# GWALARN

Kelc'hgelaouenn lennegel trimiziek

*renet gant Roparz Hemon*

Priz ar c'houmanant-bloaz : 20 lur

(Broiou estren : 25 lur)

*Renerez ha mererez :*

B. P. 75, Brest (K. R. 96-38, Roazon)

Niv. 17 - NEVEZ-AMZER 1929


TAOLENN



**Gwalarn**

**Niv. 17**

KIMIAD

Eur pok... eun difronkadenn... « Mont a ri? »
— Ne c'hellin ket ma ouelez. » — « Aon am eus:
Ne zeui ken en-dro. » ... He dent, he gweuz.
Ha sed: e chom e-unan 'barz an ti.

Warc'hoaz ez aint d'o labour 'vel bepred,
O wiska 'kreiz an dud o dremmou seder,
E-mesk o frederennou bihan, ken dibreder,
E-mesk o zrevell aner, leun a c'hred.

Ne ouient ket! Ha kuit an amzer vrao!
Ha bremañ, trumm o soñjal, ez int koz.
O remziad hir a noziou 'vel henoz:
An hent bepred digenvez, hag ar glao!

**Roparz HEMON.**

# Ar Vugale Fall

**(*Kendalc'h*)**

## XIV

Dina a voe darbet d'ezi chom hep mont da vodadeg *Vreiz Atao*.

En deiz-se, war-dro teir eur goude kreisteiz, edo e traoñ ar stal o tidouezia kudennou gloan hag ouz o renka er boestou. Edo he moereb e-kichen ar prenestr, a-dreñv d'an daol-gont, o vrochennat, pa zeuas eun itron e-barz.

— Deut oun, emezi, da c'houlenn ha klañv eo Marie-Thérèse, pa n'eo ket deut abaoe dec'h da labourat.

Anavezout a reas Dina perc'hennez stal-votou he c'hoar.

— Er c'houlz-mañ bloaz, eme an itron, hon eus ezomm bras eus an dud. Evit se em eus kavet e oa koulz d'in mont da welout va-unan. Ha klañv eo adarre?

Lakaet he doa ar voereb he stamm war an daol, savet he lunedou, a oa kouezet war beg he fri, hag e selle ouz an itron, hep respont grik.



— Emañ klañv en he gwele, emezi en diwez, ken sioul ha tra, o starda he muzellou moan, gant aon marteze na zeuje re vuan he c'homzou ha na vije ret d'ezi chom berr e-kreiz hec'h aridennad c'hevier. Emañ en he gwele. Ne ra nemet pasaat abaoe daou zevez. Paket he deus riou moarvat...

— Paket riou! E pelec'h? eme an itron. En tifinvskeudennerez dimerc'her? Pe en abadenn-goroll. diriaou d'an noz? Pa ranker gounit e vara, e ranker teurel evez, ha n'eo ket beza tremen hanternoz o c'haloupat dre ar straedou.

— N'eus forz penaos, eme ar voereb, kompez ha distrafuilh he mouez, emañ klañv bremañ en he gwele. Hep mar e vo pareet dilun. C'hoant he doa ar beure-mañ da sevel evit mont da labourat. Me eo am eus lavaret d'ezi chom er gêr.

— Brao e oa d'ezi kaout c'hoant da labourat, eme an itron, en deiz end-eeun ma ne c'helle ket dont. Peurliesa, n'eo ket gant ar c'hoant-se e vez mouget. Ha peogwir oun deut betek amañ, koulz d'in lavarout d'eoc'h emañ o trei war eun hent ha n'eo ket... Kement-se ne sell ket ouzin marteze, mar kirit. Hogen ne blij d'in tamm ebet, na d'am pried kennebeut, gwelout eur plac'h yaouank en hor stal gwisket ha livet en eun doare... ma! hag o tremen he holl amzer o rodella he bleo en-dro d'he biz hag o teurel sellou er-maez bep munud a-dreuz d'ar werenn...

Hag ez eas an itronezig er-maez, hep gortoz eur respont. Eur vaouez aonik. Dibunet ganti kudenn he holl hardisegez.

Dina a oa chomet e traoñ ar stal. Sevel a reas he dremm ruz-flamm gant ar gounnar hag ar vez hag e sellas ouz he moereb. Edo houmañ o vrochennat adarre. Lavarout a reas, difrom-kaer:

— Ma kendalc'h evel-se, e vo taolet er-maez. Eun dra vat e vo marteze. N'eus forz pelec'h ez aio e vo paeet kement, ma n'eo ket muioc'h. Gouzout a garfen koulskoude da belec'h eo aet da redek dec'h hag hizio. Eun druez eo, pa n'he deus ket muioc'h a fiziañs ennoun. Ma! Fenoz e klevo!

Dina a savas he bruched gant an doñjer, hag a lavaras:

— Ezomm am eus da vont e kêr war-dro bemp eur. Marteze e kavin anezi.

— Ezomm am eus ac'hanout amañ betek c'houec'h eur, eme he moereb.

Ne respontas ket ar plac'h. Pa zeuas he c'henderv Erwan d'he c'herc'hat diwezatoc'h da vont d'ar vodadeg, gwall gerseet e voe ar paotr o klevout e ranke mont e-unan.

## XV

Kerzet he doa buan a-dreuz d'ar fank dindan ar glao. A-raok mont e-barz Kafe ar vodadeg, e chomas eur pennad oc'h alanat hag o tistana dirak skritellou eun ti-finvskeudennerez.

A-dreñv d'ezi, war ar riblenn-straed en tu all, e tremene Feliz hag he c'hoar Marie-Thérèse. He gwelout a rejont o vont e-barz ar C'hafe.

Diskouezet e voe d'ezi eur sal vihan war ar c'henta solieradur. Eno e oa seiz pe eiz den azezet: he c'henderv Erwan, Renan ar martolod, daou baotr yaouank gwisket kran, daou baotr all gwisket disteroc'h, hag eun den war an oad, pennmoalet, gwerennou bihan ha bras dirazo.

Dina a stardas e zourn da Renan, hag a azezas dilavar ouz penn ar bank bourellet, nec'het o c'houzout pelec'h lakaat he disglavier gleb-teil.



Edo an denig koz o kaozeal, hag ar re all o tevel.

— Me 'lavar d'eoc'h teurel evez, a lavare. Gouzout a ran, dre eur mignon am eus e Paris er bureviou, emañ lagad ar gouarnamant warnomp holl. Pep unan ac'hanomp en deus eur fichenn. Hag hep dale, moarvat, e vo darn ac'hanomp en toull.

Sellout a reas tro-war-dro. Den ebet ne zigoras e c'henou.

— Evidoun-me, eme an denig, ne ran forz. N'em eus na gwreg na bugel. Ra zeuint pa garint. « Amañ 'maoun, aotrounez », a lavarin d'ezo. « Amañ 'maoun. »

Hag e save trumm a-ziwar e gador, o skei ouz e vruched en eur stlakal e seuliou e-giz eur soudard:

— « Amañ 'maoun. »

Dina a daolas eur sell ouz ar selaouerien. Ne finve hini anezo, bamet dirak ar c'homzer. Pe gentoc'h, beuzet pep unan en e huñvre-diabarz, luskellet gant mouez an denig koz dreist meizad pep amzer ha pep ment, hemañ e Breiz-Veur gant ar Gelted koz, henhont war ribl ar Blañvoec'h gant Janed Flamm, egile o treuzi eur park ec'hon d'ar serr-noz dindan tennadeg ar C'halloued e Brezel Bras an Dishualerez, e nouspet vloaz da zont.

Komz atao, denig koz, peogwir e komzez eus Breiz...

Unan hepken, — unan eus an daou baotr gwisketkran, — a oa stouet e benn, hag o tresa war an daol gant beg duet eun alumetezenn, evel da rei labour d'e nervennou antellet gant re sotoniou.

Dina a sellas piz outañ, o verzout eveltañ ne oa an holl fistilherez-se nemet avel. Ha koulskoude, truez he doa ouz an denig tarvoal ruz e zioujod, en doa tennet eur gelaouenn eus e c'hodell, hag a oa o lenn en e sav, — ne ouie ket mat petra, diwar-benn Kem-

per ha Konk-Kerne, Anat oa, ne oant ket deut eno evit an dra-se. Ne oant ket deut da glevout eur c'hoziad o randoni. Evel-se e kave da Zina. Evel-se e kave, hep mar, d'ar c'hrennard stouet e benn. Den, avat, c'hoaz, ne finve. Den ne lavare outañ tevel. A-wechou e kleve Dina eun trouz a-dreñv d'an nor, evel ar mevel pe unan bennak o selaou dre laer. A zo souezus, edo Renan ar martolod teoget, e zaoulagad o sellout eeun dirazo, da gredi eo, ouz ar baradoz. Bremañ, a soñjas Dina, emañ heñvel ouz eun Ael, pe gentoc'h ouz ar Sant Sebastian war ar werenn-se en iliz... pe iliz?... pe gentoc'h ouz an dremmou lagadek-se e korn taolennou Memling... Ha pegoulz hor bo e Breiz hentou-houarn ledan e-lec'h hentou-houarn striz?... Ha pegoulz e vo desket ar brezoneg er skoliou?... Ha pegoulz e c'hellimp kaout Brest treuzatlantek?... (O kaeou digenvez Porstrein, ma kresk ar geot e-mesk ar poultr-glaou hag ar roudennou merglet, hag al lenn-borz hir goullo gant diri bihan e-leiz dindan eol miz-gouere!)... Ha Marie-Thérèse, ha deut eo en-dro?... Me 'lavar d'eoc'h, itronezed hag aotrounez, — pe va lezit kentoc'h d'ober ac'hanoc'h-holl va c'henvroiz ker, — pa vo adsavet Breujou-Breiz e Roazon!... Re goz oun bremañ da zeski ar brezoneg, hogen m'em bije bet bugale, n'o dije ket desket eur ger gallek... Paotred ha merc'hed yaouank, ma c'hoarvez ganeoc'h dimezi, deskit ar brezoneg d'ho pugale...

An denig koz a azezas en diwez. Vad en dije graet da Zina e welout o lonka teir gwerennad vier taol-ouz-taol, peogwir e tlee beza ken goret e gorzailhenn. E-lec'h se e stagas da dabutal gant an den a oa en e gichen, ha na ouie respont netra outañ nemet dre ober « ya » kant gwech gant e benn.



E-touez ar re all, den ne grede sevel e vouez. Tud lent. N'en em anavezent ket kenetrezo. Eno e oa micherourien, hag eno daou vab bourc'hiz. Ha nikun nemet ar c'hoziadig mat, d'o lakaat holl da glota. Hennez, a soñje Dina, a dlee beza ar pennrener. Hogen, piou ar sekretour? Piou an teñzorier?

Erwan a gomzas.

Heñ, hervez, a oa bet lakaet da sekretour, ha da deñzorier ivez. Paour kaez strollad. Pebez sekretour! Ha pebez teñzorier! Dina a vousc'hoarzas, teneraet, leun a vadelez.

Skrivet en doa, paour kaez Erwan, gant skritur eur bugel c'houec'h vloaz, anoiou an « izili », war eur c'harnedig nevez-flamm du-lufr e c'holo, en doa prenet er stal-vutun e-kichen : diskennet a-ratoz d'e brena, — ne vin ket pell, — peogwir oa bet anvet d'an enor bras-se: den-e-karg a Vreiz Dishual!

Diskoueza a reas e garnedig da Zina:

*M. de la Chablière, président.*
*M. Yves Bossennec, secrétaire-trésorier.*
*M. Roger Corfdir.*
*M. Alain Kerdiner*
*M. Renan Pondaven*
*Mlle Ernestine Bossennec*

Ar re all a oa eno ne oant ket « izili », pa ne oa netra ken war ar follenn, nemet saotr e veud el lec'h m'en doa Erwan gwasket start da zerc'hel ar c'harnedig digor.

— Daoust, eme Erwan, ha ne c'hellfemp ket ober eur skol da zeski ar brezoneg?

— Piou a vo ar c'helenner? eme Renan.

Den ne respont.

— Daoust hag ez eus unan amañ hag a oar ar brezoneg? eme Renan.

— Me, eme an Ao. de la Chablière, a zo laouen da zeski. Ne c'houlennan ket gwelloc'h. Ne lezan nemet eun dra ganeoc'h d'ober: kavout eur c'helenner a zoare, aoza eur skol. Va c'havout a reot atao d'ober eur skoliad.

— Te, Renan, eme Erwan, a oar ar brezoneg, — ha te ivez, emezañ da Zina.

— Evit lenn, eme Dina. N'oun ket evit kaozeal.

— Me ivez a oar lenn, eme Alan. Deski komz a garfen, avat.

— Evidoun-me, eme Rojer, ne ouzon na lenn na komz.

— Ha ne gav ket d'eoc'h, eme an Ao. de la Chablière, e vefe mat ivez sevel, e-tal hor skol vrezonek, eur skol Istor Breiz? Ha prezegennou eur wech an amzer diwar-benn traou a bep seurt, — an hentou-houarn, ar pesketaerez, an danevellou koz a Vreiz. Gouestla a c'hellan d'eoc'h am c'havot atao da zont da selaou.

— N'eus ket a gelenner, eme Erwan.

— An-dra-se a sell ouzoc'h, paotr yaouank, evel sekretour... Ha perak ne rafemp ket eur c'hoariva brezonek e Brest ? Tud e-leiz a zeufe... Eun devez evel-se a rafe muioc'h da skigna hor menoziou eget pemp bloavez abostolorez!

— A zo gwir, eme Renan. Hogen, e pelec'h?

— E Sal an Arzou marteze? eme Rojer.

— E Sal an Arzou! N'oc'h ket mat! eme an Ao. de la Chablière. Perak 'ta ez eus eun ti-c'hoariva war ar Glasi ma n'eo ket evidomp? N'ouzoc'h ket ez eus e Brest ouspenn daou-ugent mil den a oar ar brezoneg hag a zeufe da welout?

— O c'hortoz, eme Alan, emaomp o klask eur c'helenner brezoneg. Hag e-touez an daou-ugent mil den-se, n'anavezomp ket unan. Ha n'eus ket unan anezo a zo deut d'hor bodadeg henoz. N'eus o pledi gant hor yez nemet ar c'hallegerien.

— Ha tud *Gwalarn?* eme Dina. Roparz Hemon hag ar re all?

— Tud *Gwalarn,* dimezell, eme an Ao. de la Chablière. Na gomzit ket ouzin eus an dud-se. En em c'houlenn a ran petra reont. Emichañs e kav d'ezo n'eus netra mui d'ober e Brest peogwir ez eus o c'helaouenn, pe marteze ez omp-ni tud re zister evit an aotrounez-se. N'o deus chomlec'h ebet: eur voestpost a zo enkik evel sal-degemer, n'eo ket 'ta? Pell amzer em eus kredet e oa Roparz Hemon eur vojenn pe eur goumoulenn. Hogen degouezet oun gantañ e kendalc'h Rosporden. E welout a ran abaoe alies, o vont gant straed ar C'hastell ken buan hag ar gurun, nemet ne ra ket kement a drouz. Ne wel ket ac'hanoun, pe ne fell ket d'ezañ gwelout, n'ouzon ket. Sed aze unan ha na ra ket kalz!

Damc'houde e voe torret ar vodadeg. Diskenn a rejont a-gevret, — strollad difennourien ar vro, — gant an diri striz dic'houlou. Edo sal an a-draoñ leun a dud oc'h eva, o c'hoari kartou hag o tivizout diwarbenn pep tra nemet Breiz. Tremen a rejont, dilavar, a-dreuz d'ar moged-butun ha d'an trouz. Ar sonskriverez, war an daol-zink, a c'hoarie nozkan Toselli.

Roparz HEMON.

*(da genderc'hel)*

DIWEZ AR PENNAD KENTA

# Yun

Yun a veve gant e vamm-goz en eun ti paour, war gorre eun dorgenn dizarempred. Gwelet e veze o heda ar c'hleuziou, o tastum bodou sec'h diwar an douar, pe, azezet er gwasked, o tommheolia.

Yun a veve pell diouz an dud. Tremen a rae an diskar-amzer hag ar goañv hep diskenn zoken en draonienn, betek ar stêr. A-wechou koulskoude, pa glañve ar vamm-goz, ha ret d'ezi chom war he gwele gant ar remm, Yun a yae, bep lun, d'ar vourc'h, da gerc'hat eur bara a bemp lur. Mont a rae, avat, dre wenodennou pe a-dreuz an douarou, gant aon en em gavout, en hent, gant unan bennak. Melegan, mentet kaer, daoulagad dilufr d'ezañ, eur varodenn rouez war gorre e vuzell, ha, war e elgez, eur vlevenn pe ziou, Yun a oa diskiant ha lent. Oadet e oa a dregont vloaz, na n'en doa graet anaoudegez nemet gant an avel arne ha gant heol an torgennou. D'an noz e selaoue kan ar garmelod.

Eun abardaez hañv, edo azezet el liorz. An heol, o tiskenn adreñv Koad Luzeg, a ruzie ar soulegou. Mogedenn wenn an abardaeziou tomm a c'holoe ar stêr. Edo difinv an amzer. Er gwez, al laboused a roe peoc'h.



War dorgenn an tu-all e safrone eun dournerez. Poultrenn ha pell alaouret a nije dreist an evlec'h. Paotred bagol a youc'he.

Yun a selaoue.

Eur vodenn gelenn a drouzas a-dreñv e gein. Yun a savas trumm. Seza a oa dilammet dre ar riboul hag a oa dirazañ.

— A 'ta! Yun, tizet out bet ganin!

Yun a sellas outi.

— E piou edos o sonjal? a c'houlennas ar plac'h yaouank. En eur bennherez, moarvat.

Daoulagad Yun a skedas.

— Sell! Yun, ha dont a ri da zourna warc'hoaz, e-lec'h chom amañ, war beg an duchenn, da zigeri da c'henou?

Yun ne respontas ket... Eur plac'h yaouank a gomze outañ hep ober goap.

— Berr e kavi da amzer. Selaou du-hoñt...

Yun a bare e zaoulagad war an dorgenn. Lavarout a reas:

— N'ouzon ket dourna.

— Deski a ri, eme Seza. N'eo ket diaes dibella pe skuba al leur.

— Ha c'houi a vezo ivez o tourna? a c'houlennas Yun.

— Sur e vezin: an dournadeg a vezo e ti va zad. Dont a ri neuze.

— Ma! eme Yun.

Hag e tistroas e benn.

Seza, mall warni, a ziskennas dre ar wenodenn da vont da glask dournerien all.

Yun a selle outi.

Seza a bedas gwazed, a bedas merc'hed.

— Yun a zeuio da zourna, emezi, en eur c'hoarzin.

Hag ar baotred hag ar merc'hed yaouank dizalc'h a lavaras d'ezi e vijent aet ivez.

Pa voe tavet an dournerezed, Yun a zistroas d'an ti. A boan ma pismigas e voued. Ne gouskas ket mat. Pedet e oa bet da vont war zevez, evel eur gwaz all...

Abred e savas, ha d'e vamm-goz o c'houlenn digantañ da belec'h edo o vont, e lavaras:

— Da zourna!...

War al leur e oa tregas.

— N'emañ ket skouer ar warenn.

— Re izel.

— Lak sav dindani.

— Laoskait an tousegi.

— Uheloc'hik.

— Aze! Mat emañ.

— Piou a vo paotr an horz?

Paotred a dostaas.

Brumenn c'hlas ar mintin a save diouz al liorzou, hag, etre diou wrac'hell, e paras an heol.

Lan ar C'hor, perc'henn an dournerez, a lavaras:

— Bremaik e vo tomm d'imp.

D'an ampoent, edo Yun o tegouezout.

Yun a oa savet d'ezañ c'hoant labourat! Degemeret e voe gant c'hoarzadeg an holl. Diou skubelenn, unan vezo hag unan gelenn a oa gantañ war e skoaz. Den ne glevas Seza o c'hervel d'an dijuni.

— Ha! ha! Yun, eme Lan ar C'hor, ne vanke nemedout. Ar strapennou a chom da blanta hag e oa ezomm eur paotr start. Mar n'out ket mogn, troad ar morzol a zo diberc'henn.

— Yun n'eo ket deut amañ da labourat, te!

N'eo ket deut da labourat! Yun a ya war e lent. Chom a ra a-sav, e kreiz al leur.

— N'emañ ket en imor hizio, eme unan.

— Ret eo d'ezañ diskuiza eus e bourmenadenn, a lavaras eun dourner all.

Yun a daolas war an douar e ziou skubelenn hag a dostaas. Kregi a reas en horz. Sevel a reas ar benveg a-us d'e benn hag e skoas gant e holl nerz. Ha torret ar strapenn!

— Eur gwaz out, Yun, eme Seza, en eur zont war al leur.

— Arabat skei muioc'h, eme Lan ar C'hor, pe e rankimp mont d'ar c'hoad, da gerc'hat strapennou all. Kerz da zebri da voued, Yun, naon a zo deut d'it pelloc'h.

Yun a ziskrogas diouz an horz. Sellout a reas ouz ar C'hor gant daoulagad leun a zour. Rann-galon pe kasoni.

An dournerien a zo debret ganto o dijuni. Staget eo ar c'hezeg. Mirc'hed ar c'hirri a c'houirin ouz ar c'hezekenned. Paotred ar skol a youc'h war lein ar wrac'hell ha drammou a ruilh d'an traoñ; an diereerien a daol war an daol. Lan ar C'hor, boueter an dournerez, a laka eur malan dindan e dreid evit kaout muioc'h a sav.

— Tro d'ezi! emezañ.

Paotr ar c'hezeg a denn tennou gant e skourjez. An dournerez a roc'h.

Kerkent ma eo dournet an drammou kenta, Lan ar C'hor da hopal:

— Hôôô!... N'emañ ket kompez an dournerez.

Neuze, e kreiz al leur, eur skubelenn vezo gantañ war e skoaz, Yun a ziroll da c'hoarzin, da c'hoarzin da vouga.

Yun a ra kement a vez lavaret d'ezañ ober: dibella, ober skoilh gant e droad d'an dougerien plouz, samma o sac'hadou d'an dougerien greun, trei an hejerez, a bennadou; dieren, teurel war an daol, tenna digant an dournerez ha rozella war ar bern. An dour-c'houez a ver puilh diouz e dal.

Seza a lavar d'ezañ:

— Re e labourez, Yun; arabat labeza da gorf, evelse.

— Yun a zo eur marc'h, eme ar Zaliou.

— N'eus ket eur gwaz par d'ezañ war al leur, eme ar Jaouen.

Ha Lan ar C'hor:

— Yun!... Deus amañ da deurel war an daol!

Ha Yun a daol war an daol, hag heñ e-unan o tieren.

— Skourjez d'ar c'hezeg, malloz ruz! a c'harm Lan ar C'hor.

An dournerez a groz, ar greun a skrij ouz ar potin, ar siminal a zislonk poultrenn; kanastellou an hejerez leun a blouz a zo start da drei; an dougerien a c'houlenn dougerien all.



Yun a daol war an daol... Hogen, kerkent dispaket eur malan emañ sachet gant an daboulin. Dramm ha dramm ez a ar c'herc'h er c'houfr, ha, goude pep dramm, e tregern, goullo, an dournerez.

— Hei! eme ar C'hor.

Yun a dorr an ereou, gant e zaouarn, a daoliou treid.

Ar Saliou a sil eun dra bennak e skouarn ar boueter.

— Va dournerez a zo nevez, a zo respontet d'ezañ.

Ha daou zramm e genou an dournerez, ken e term.

Ar c'hezeg a eonenn gant ar wakol hag ar sugellou. Eun dourner a hop:

— Kerc'h d'ar c'hezeg, ha da eva d'ar baotred!...

An ozac'h a gemer eun dournad plouz diouz an hejerez hag a vrall e benn.

— Drailha plouz nemetken!

Ar wreg a zegouez gant eur voutailhad hini kreñv.

Yun a azez. An dour-c'houez a roudenn e zremm poultrennek. Seza a zeu d'e gavout:

— Skuiz out, emezi.

— Ya, eme Yun.

— Arabat labourat re. Bremaik e teui ganin da heja plouz.

Ha d'ar c'hrogad all, Yun a gemeras ar forc'h koad hag a hejas plouz gant ar bennherez. Hag ar bennherez a gane:

*Me am eus kavet, eur mintin,*
*Eun durzunell eus ar bloaz-mañ...*

An dournerez a droe ingal. Paotred ar rozellou a eilbike merc'hed ar restell; troer koz ar wenterez a rae outo luchadennou hag a c'hoarze gant e c'henou dizant:

— Hi! hi!

An dournerez a zo tavet, ar baotred a zisparl o c'hezeg ha, goude o doura, o stag dindan an avalennou gant o bec'h melchon dirazo. Paotred ha merc'hed a zo chomet da zibella, da vernia ar greun ha da zistlabeza al leur. Lan ar C'hor a lard rod vras an dournerez.

— Yun, emezañ, lard melen a lakfe baro da ziwana d'it.

An dournerien o deus debret o lein. Darn er porz, a zebr eun tamm bara gant eun drailhenn gig, darn all a zo gourvezet a-c'houen o c'hein pe war o c'hof, e disheol ar gwrac'hellou. Ar c'helien a flemm, gwenan a safron er bodou skao, gwesped a nij el liorz, en dro d'an avalou bleudek.

Yun en deus lonket buan e damm bara; emañ azezet war eur piler-maen, ouz harp an ti; n'en deus ket kredet mont d'ober eur gourvez. Seza, azezet en e gichen, a zo kroget da varvailhat gantañ.

— Petra e kanin d'it, an taol-mañ? emezi.

— Ar son hoc'h eus kanet d'in bremaik, a respont Yun.

Ha Seza a ganas:

*Me am eus kavet, eur mintin,*
*Eun durzunell eus ar bloaz-mañ,*
*Ha bremañ, bemdez e kan d'in,*
*An durzunellig a garan...*

Pa voe echuet ganti, Yun a lavaras:

— Brao eo! Me a garfe gouzout kana ivez.

— Ma karez e vo desket d'it. Deus warc'hoaz d'abardaez da foenneg ar stêr; pa 'z in da gerc'hat ar saout e teskin d'it:

*Me am eus kavet, eur mintin,*
*Eun durzunell eus ar bloaz-mañ...*



— O! paotred, debret o deus ar c'hezeg o c'herc'h.

— Sell! Yun ne ra ket e gousk ae?

— Chomet eo d'ober chiboud war e biler.

— Penaos e teufe ar c'housked d'ezañ pa ne zihun ket? eme Lan ar C'hor.

Hag adarre! An teodad ne blijas ket da Yun. Kinnig a reas sevel.

— Re abred, eme ar C'hor; arabat kregi a-raok ma vo staget ar c'hezeg. Ma karez e teui ganin da larda dent ar rodou!

— Ha, ma karit, da voueta, a lavaras Yun.

Hogen, ne loc'has ket, rak Seza he doa lavaret d'ezañ:

— Na respont ket Lan; douget eo d'ober goap ha prim eo.

Seza a gredas d'ezi klevout Yun o c'hoarzin.

Ar merc'hed a sav; skoulmet o deus eul lien war o fenn evit diwall o bleo diouz ar boultrenn. Hern ar c'hezeg a stok ouz ar barrennou houarn, mellou ar chadennou a sklint, kraponou ar sugellou a sko ouz kraponou ar sparlou; eur plac'h hag eur paotr en em dag war zigarez eur mouchouer.

Yun a sav ivez. Sellout a ra ouz e di, war an dorgenn. Echu eo e zevez gantañ.

Nemet, war al leur, eun den a hop:

— Pelec'h emañ Yun?
Mouez ar C'hor an hini eo.
Ne daio ket Yun d'ar gêr.
Da gavout ar C'hor ez a ha goulenn a ra digantañ:
— Petra 'zo?
Ar C'hor a chom souezet.
— Ar c'hezeg, emezañ, n'o dije ket kroget, mar ne vijez ket bet aze.
— Te... te...
Besteodi a ra Yun.
— Te... te... a zo... eun hejer plouz, eme Lan ar C'hor, o taneal.
Ne lavar ket hiroc'h. Yun en deus graet warnañ eul lamm bleiz hag e zibradet ha taolet war an daol, e benn en a-raok.
— Hei! eme Yun.
Ar c'hezeg a ra eur frapadenn; an daboulin a loc'h.
... Gwazed a zo dilammet hag o deus miret ouz an darvoud.
Yun a ziver ar gwad diouz e zourn. Gouela 'ra. Seza a zo deut war e dro:
— Deus d'an ti, emezi, ma vo lienet da zourn.
Yun a ya d'he heul, mezek. A-dreñv e gein, ar C'hor a razailh; tri gwaz o herzel outañ lakaat e zourn en e c'hodell.
Yun en deus c'hoant dont war e giz.
— Daonet!... a yud ar C'hor.
Ha Seza a lavare da Yun:
— Petra a oas o vont d'ober? An dra-ze n'eo ket mat.
Yun a stouas e benn hag a lavaras:
— Mont a ran d'ar gêr.
— Gwell eo d'it chom en ti...



— N'em eus ket aon, eme Yun.
Graet en deus anaoudegez gant e nerz.

Yun a bigne gant ar wenodenn... En traoñ, eun dournerez a voude dizingal. Skuiz bras e oa. Azeza a reas hag e sellas ouz ar stankenn. Pateri a reas eun dra bennak:
— Seza...

Antronoz, d'ar mare eus an abardaez ma vez kerc'het ar saout d'ar gêr, Yun a ziskennas d'an draonienn.

*... Me am eus kavet, eur mintin...*

Heda a reas ar stêr eur pennad, hag ec'h azezas war ar geot, eus tu an dour. Er foenneg a-dreñv e taskirie buoc'hed; eun ebeul a zaoulamme en dro d'e vamm.
En tu all d'ar stêr, an heol a oa diskennet izeloc'h eget skourrou izela ar gwez pupli. Klouar e oa an amzer. Du-hont... kroz ar skluz. Maro e oa tiz an dour ha ne dremene daskren ebet war ar gorre. Eun nadoz-aer a oa moredet war ar c'hegid. En eur vodenn haleg, eur vilfig a c'houlenne glao.
Ha bep eur mare, Yun a droe e benn.

*... Me am eus kavet...*

Eur mevel a zigoras kloued ar prad. Ar buoc'hed, unan hag unan, ar gazeg, an ebeul a gemeras hent ar c'hraou, en noz o tont.
.................................................
.................................................

Ar skluz hepken a drouze en draonienn. Etre deliou ar c'hegid, Yun a welas ar stêr o wennaat, o lugerni. Al loar a baras en dour.

Yun a en em gavas genaouek.

Digarez da c'hoapaat a vezo kavet adarre.

Sevel a reas.

— Me ' lazo an den-se, emezañ.

J. RIOU.

# Blenier Bleniet

**Emaint eur wech c'hoaz war vaez-ar-stourm o c'hoari kuzeta gant an Ankou...**

Gwall-goazet eo ar rejimant. Abaoe m'int aet warraok da vat dre ar c'hoadou dirak Compiègne, e dibenn-eost ne chom anezo nemet danvez eur batailhon. Ehan gwir ebet koulskoude. Arsailh goude arsailh, stourm war stourm, sed aze o lod. Dre ma tosta ar brezel ouz e ziwez e teu stankoc'h-stank an emgannou. N'eus mui a-walc'h a rejimantou diskuiz da gemer lec'h ar re skuizet. Tro an hevelep re eo bep taol. Hogen goude beza bet ken pell gwallgaset e Verdun, goude ar redadennou pennfollet e koadou ar menez da glask goudor ouz tennou trumm ar 130 aostrian, e tridont gant eul levenez gouez pa waskont bremañ d'o zro an tokarnou plat, rediet da gila buanoc'h-buan. Seblantout a ra d'ezo tostaat ouz chomlec'h ar peoc'h bep gwech ma tiframmont digant ar re all eun tamm keriadenn peurzismantret pe eun dachennad douar lezet da goza. Emaint krog e deveziou diweza miz gwengolo. C'hoaz eur pennad da zifenn o zamm buhez ouz lindagou an Ankou, c'hoaz eur sizun bennak da c'hortoz, en eur laza pa ne vez

tro all ebet da dremen hep beza lazet hag e vo echu ar reuz. An den a zo eur bleiz d'an den ha gwell eo gantañ beza kiger eget maout.

Bec'h o deus bet o tont a-benn eus ar c'henta linennad foziou-difenn. Kreñvaet ez oa gant eur chapeledad neiziou mindrailherezed, simant-holl, harpet ouz kein chaoser an hent bras. Daoust d'ezo da veza bet faoutet hag hanter flastret gant taoliou pigos ramzel ar 155 hag an 220, enebet o deus kalet. Tomm eo bet ar c'hrogad. Bremañ avat emañ an tokarnou glas en douarou fraost ha dispac'het ha klask a reont anaout dirazo ar pal divizet d'ezo tizout. A-gleiz hag a-zehou e welont renkadou rouez argadourien glasdremmwel o sevel hag o tiskenn en toullou obuziou. A-dreñv o c'hein, eun tri c'hant metr bennak diouto, emañ linenn gwennoc'h an hent bras. En araok, eur c'hoadig war eun tamm torgenn hag a-gleiz, ouz he zroad, mogeriou toull-didoullet eur vereuri vras. Da belec'h eo d'ezo mont da genta?

Soudarded ar gompagnunez penn, kollet ganto o fennou-kevrenn, a zo chomet a-sav nec'het. Sevel a reont o fennou tokarnet, a-rez bevenn an toullou m'int skignet enno, evel pa glaskfent an hini a dle o heñcha. Ha padal an dennadeg-ruilh a gendalc'h war-raok, reiz ha goustad. Dizale avat e vo aet re bell evit talvezout da warez ebet d'an argadourien pa zegouezint gant an eildifennou.

— « Petra a c'hoari ganeoc'h? » eme ar c'habiten Grillet, penn ar gompagnunez-lost, en eur sevel en e sav war an dachenn. « Daoust ha kollet hoc'h eus an nord? »



— « Gwir a-walc'h eo, kabiten », eme eur serjant. « Klask a reomp al letanant Joab. Heñ hepken a oar war be du eo d'eomp skei. Ne chom nemetañ eus hon ofiserien; hogen gouzout mat a reomp ne deo ket bet gloazet abaoe an hent bras. »

— « Al letanant Joab! » eme eur soudardig postek, puchet en eun toull tost ac'han gant e vindrailherezig. « Chomet eo da lakaat eun tamm tan, e toull eur c'heo damdost d'an hent. »

— « Ha! chomet eo da lakaat eun tamm tan! » eme ar c'habiten, merzet mat gantañ eul luc'hedenn c'hoapaus e daoulagad ar soudard. « Ezomm a zo anezañ amañ... Serjant Riwalan? »

— « Setu me, kabiten », eme eur paotr yaouank ouesk en eur sevel diouz eun toull all.

—« Tostait amañ », eme an ofiser. Hag e sell eeun e daoulagad beo an Naonedad, bepred drant ha dispont, deut dirazañ.

— « It d'an hent, dillo! » a gendalc'h-heñ, sioul kenañ. « Ambrougit betek amañ, ar c'henta ar gwella, al letanant Joab. E dud n'ouzont mui da belec'h mont ha d'ezañ eo d'o heñcha. »

— Ha ma ne fell ket d'ezañ dont? » eme Riwalan ken sioul-all, e zaoulagad o para war re an ofiser.

Sellou hemañ a zua eun tamm.

— « Ambrougit-heñ betek amañ », emezañ o poueza war bep ger. « Intent a rit? »

— « Intentet eo », eme an hini all, ha kuit d'ar red.

Eur pennad-redek a dri c'hant metr bennak ne deo ket eur pez kaer evit eur c'hoarier mell hirgelc'hiek evel Riwalan. Sed amañ keviou an hent. Garm a gleiz, garm a zehou.

— « Petra a fell d'eoc'h? » eme eur vouez dichek e toull ar c'heo tosta.

Riwalan a zo dija war dreuz an nor. Ken prim eo deut m'en deus dalc'het en e zourn dehou e bistolenn spagnol. Al letanant, eun denig moan, muzellek ha disliv, en he benn daoulagad re sklaer, divoas da sellout eeun, a zo azezet war eur sac'h soudard c'herman. Dibreder-kaer eo, tanet gantañ eur sigaretenn ha divouklet e c'houriz.

— « Ar c'habiten Grillet a c'houlenn ouzoc'h dont dioustu davet ho tud. N'ouzont ket da be bal eo d'ezo skei bremañ », eme Riwalan, krenn.

An hini all, evel gant dismegañs, a dro e benn ouz doun ar c'heo.

— « N'em eus urz ebet da resev eus ho perz, serjant! » emezañ rust.

— « Nag a-berz houmañ? » eme Riwalan, ken rust all, buket gantañ e bistolenn ouz bruched an ofiser.

En drò-mañ avat Joab a sell outañ, eeun, dispourbellet e zaoulagad gant eur spont feuket. Sevel a ra. Rak meizet en deus emañ an den yaouank-mañ prest d'e laza evel eur c'hoz ki klañv, mar gra an neuz da dermal.

Hag i o-daou war-raok, an ofiser da genta, deut eun tamm liou d'e zioujod gant ar vez hag ar gounnar, ha Riwalan eur c'hammed bennak war-lerc'h, e bistolenn dalc'hmat en e zourn.

Sellou ha c'hoarzadennou goap didrouz er c'hevrennou soudarded, savet war o farlochou da sellout outo o vont e-biou. Ar c'habiten Grillet avat a chom dizeblant kaer pa zegouez al letanant Joab en e gichen. Goulenn a ra outañ eun diskleriadur ret bennak azivout ar pal da dizout, hep tra ebet kemmet nag en



e vouez nag en e sell. Hogen, p'eo aet Joab da gemer e lec'h, e ra ouz Riwalan eun tamm mousc'hoaz drant hep ranna ger.

— « N'em bije ket kredet, Riwalan, » eme Leduc, bigrier ar « Somme », eun hanter-eur goude, e kao ar vereuri vras, en eur renka, gant evez, greunadennou en e zrouin, « oas kenkouls-se da zegas ar saout d'o c'hraou! »

Hag an holl ha diroll da c'hoarzin.

Echu eo ar brezel bloaz a zo. Riwalan a zo deut d'ar ger, pareet mat, goude kalz a boan, eus an tenn a dreuzas e zivorzed, war hent-stleja kanol Etreux. Adkroget en deus gant e labour a gefier e ti eur marc'hadour lien eus ker an Naoned. Goulennet ez eus bet digantañ lakaat e ano war roll eur gevrenn a zizoudarded, hag asantet en deus evel ar re all.

Hogen p'eo deut deiz ar voueziadeg evit dilenn rener hag isrener ar gevrenn, sede m'eo bet dibabet Joab da veza unan anezo. N'eo ket eur souez. Emañ e penn eur stal vras e kêr. Ofiser eo bet, ha n'ouzon pet seizenn lies-liou a luc'h ouz toull nozelenn uhela e chupenn. Riwalan avat hag eun nebeud re all, hag a anavez doareou an den, a zo deut er-maez raktal, roet ganto o dilez.

Bremañ pa zegouez gant Riwalan mont gant ar straed Krebillon, diouz ar beure pe diouz ar pardaez, e c'hoarvez gantañ a-wechou gwelout Joab, war dreuz dor vras e stal, e zaouarn a-dreñv e gein, o sellout balc'h ouz an dud vunut o vont e-biou. Neuze e treuz dillo ar straed evit tremen dirazañ ha, pa verz ar yuzeo e vlenier gwechall o tostaat, e kil buan en ti, evel eur c'honikl en e riboul pa wel fri al louarn e penn ar wenodenn.

ABEOZEN.

# Eñvorennou Beaj

(*Diwez*)

Evel enez Vôn a-bez, « mamm Gembre », gouez da Geumriz, Amlouc'h a zo kembraek-rik, hag eun drugar hag eur frealz ivez eo evit eur Breizad chom e-touez ar gêriad-dud brogar ha kalonek-se. N'eus e kêr nemet eun den o tic'houzout ar c'hembraeg hag eun diavaezour eo: an ofiser saoz gward-an-aod em eus komzet anezañ uheloc'h. Evit ar c'hreañsou, ez int stag ouz o ilizou broadel, dreist-holl hini Methodistiz. Prezeger methodistat e oa tad Johnson. N'eus ket a gatoliked er vro, nemet eun Iwerzonad bennak, hag e ra pep sizun an tad Dalton tro an enezenn war e varc'h-houarn da lavarout an oferenn ha d'ober eun tamm prezegennig en eur gambr pe gambr. Johnson a oa distroet d'ar feiz gatolik, evel kalz eus Breiz-Veuriz, war-lerc'h e studiou. E vamm, avat, a zalc'he start ouz kreañsou ha boaziou kristen ar vro. Dal-c'het em eus koun eus an ton leun a veoder ma lavare ar bedenn a vouez uhel a-raok pep pred. Ha, koulskoude, he devoa beajet kalz. Ha hi koz, ez ae bep bloaz da c'hoañva en enezennou Kanari (38), e-keñver aod an Afrik.

Meneg a voe etrezomp, en eur zivizout, eus an tadou Trebaol ha Merour, deuet a Vreiz-Izel hag a oa o studia start war ar c'hembraeg e sell da c'hallout diwezatoc'h prezeg en o yez d'o breudeur a Gembre.



Ha setu entanet outo kalon an itron goz: « Kaerat skouer! » emezi. Pa gimiadis, e lakaas e-touez va fakadou eur voest vras-vras. « Setu amañ, emezi, eun dra bennak eus va ferz evit ar brezegerien a Vreiz-Izel. » Ne ouien ket petra a oa e-barz. Hogen, p'he digoris e Kêrgeubi dirak an tad Dalton, pegen saouzanet e voe an enebour touet-se da Gembreïz o welout e oa leun a bourveziou eus an talvoudusa he doa an itron vat dastumet en he liorz hag en he mereuri: yer, frouez, louzou-kegin a bep doare. Gwelloc'h respont n'oufed ober da zismegañsou ar Saoz koz ouz spered ha kalon tud Kembre!

Eun dra all a gasen ganen o kuitaat Amlouc'h. A-viskoaz eo bet brudet ar vro-se evit ar butun a zastumer hag a aozer enni. E Breiz-Veur, evel ouzoc'h, n'eus ket a wiriou war ar butun, frankiz da bep unan planta butun hag hen aoza evel ma kar. Dre ma 'z eus kendamouez etre an oberourien, e vez gwelloc'h ar varc'hadourez eget e Bro-C'hall, ha gwelloc'h marc'had ouspenn! Pa rois va fezig-mouneiz en ti-butun, e wignas d'in ar varc'hadourez astenn d'ezi va zog kern-hir, ha me o senti hep gouzout petra a felle d'ezi ober. Ha hi chouka butun a-vozadou em zog ken na voe leun-barr. Ar butun-se e oan e sell d'e gas ganen d'am mignoned a Vreiz evit rei d'ezo eun tañva eus butun Breiz-Veur, nemet, pa dremenis dre Llanover war va distro, ar c'helou en em vrudas, ne voe ket pell, em boa degaset butun Amlouc'h, hag an holl o tont davedoun da c'houlenn eur c'horniadig. Hag aet ganto va zogad a-bez.

Meur a dro em eus graet dre Amlouc'h gant Johnson. Eur wech ez is gantañ e stal eun embreger-labouriou hag e voe dudi ganin klevout an holl gao-

zeadenn a voe etrezo diwar-benn traou-micher e kembraeg penn-da-benn. Eun dro all, e rejomp eur weladenn d'ar skoliou. Unan eus ar skoliou-se a oa bet savet gant kerent Johnson. Degemeret mat e voemp hag evit diskouez d'eomp pegen akuit e oa ar vugale-skol war ar c'hembraeg, e lakaas ar mestr anezo-holl war ar renk, hag int d'en em zibuna evel-se dirazomp, d'eomp-ni d'o goulennata ha d'ober d'ezo skriva frazennou kembraek war an daolenn zu. Keit ha ma voe Johnson ganen, e kerzas mat-tre ar c'houlennadeg. Hogen, a-greiz-holl, n'ouzon ket war be zigarez, setu va Johnson er-maez. Rankout a ris derc'hel gant al labour va-unan-penn, ha me o c'houlennata war ar c'hembraeg Kembreïz rik a anaveze o yez kant ha kant gwelloc'h egedoun. A-drugarez d'ar mestr a zeuas d'am skoazell, e teuis a-benn eus ar gefridi diaes-se.

En eur vont kuit eus ar skol-se da welout ar porzmor e-lec'h edo eun nebeut bagou dre lien, unan anezo war an tintou d'he *cyweirio*, d'he « adaoza », evel ma lavaras Johnson d'in, a-greiz-holl e chomis souezet. Piou a welen dirazoun? Paotred deuet eus a Rosgo da werza ognon! Ha me a c'houlenn outo eus o c'helou. Dont a reont evel-se dre skouadrennadou e penna porziou-mor Breiz-Veur hag e werzont o flezadou ognon a gasont war o chouk dre ar broiou tro-dro. Brudet-mat ez int e Kembre dre ma teuont buan a-benn da gomz kembraeg. Gant-se, ez int sellet gant an holl evel kenvroiz.



# VII. Distro da Llanover

AN TAD TREBAOL A ZO PEDET DA VONT DI. — EUR VODADENN-NOZ E TY-UCHAF. — AN TAD TREBAOL HAG AR SKOL-SUL. — KANNAD LLANRWST. — AN TAD CAMENEN.

War va distro eus enez-Vôn, n'em eus gwelet netra a gement a dalvez ar boan da veza danevellet. Eur sadorn e oa, hag, evel m'emañ ar c'hiz e labouradegou hag e bureviou Breiz-Veur da lezel da vont diwar o labour an implijidi da greisteiz, e oa leun an tren a dud yaouank o vont da zidui o amzer vak war ar maez. Graet em eus hent ivez gant soudarded galvet d'o gwarnizonou, rak edod bepred e brezel gant ar Voerien (39). An holl dud-se a veze bepred dereat ha n'em eus ket gwelet en o zouez mezvierien evel ma weler re alies pa veajer er bagoniou trede klas war hentou-houarn Breiz ha Bro-C'hall.

Pa zegouezis e Llanover e rankis rei da bep unan kelou eus va beaj. Dreist-holl Madog Môn a oa mall gantañ klevout komz eus e vro c'henidik. Eun tamm feuket e voe, em eus aon, pa liviris d'ezañ n'oan ket aet da welout e vignoned e Kêrgeubi. Sederaat a reas, avat, pa rois d'ezañ e lodenn eus butun Amlouc'h. An itron Herbert, diouz he zu, a c'houlennas doare an daou lean a Vreiz-Izel. « Hag ar c'hembraeg, emezi, daoust hag e c'hellont bremañ prezeg ennañ ervat? » Pa ansavis e oant troet penn-da-benn war ar saozneg gant ar Saoz touet, an tad Dalton, e voe strafuilhet. « Ret eo, emezi, o fedfec'h da zont amañ prim-ha-prim! » Ha me o skriva d'an tad Trebaol a zegouezas a-benn eun nebeut deiziou. Hag heñ neuze

o keja ouz Madog Môn, Pedr James hag an holl vignoned all, heligenta ganto deski d'ezañ ar c'hembraeg reiz.

Eun nozvez, goude koan, e rejomp e Ti-Uc'hav eur ganadeg keltiek eus ar brava. Pedr James en doa degaset e delenn hag e voe kanet ha c'hoariet kaera toniou ar vro, en o zouez ton brudet *Hob y deri dan do* (40). Evit d'an toniou beza kaer ha c'hoariet-dreist, ha mat ar moueziou, ne ziskouezas ket an tad Trebaol beza diduet kalz. Gwir eo, n'oa douget tamm ebet d'ar sonerez! Hag ouspenn-se marteze, edo c'hoaz o poueza war e spered droukkomzou an tad Dalton ouz Barzed Kembre. Ar pez a zo amañ war-lerc'h hen rofe da gredi.

« Perak, eme eun deiz an itron Herbert d'an tad, perak n'efet ket d'ar skol-sul da chapel Methodistiz gant an aotrou Vallée en deus desket evel-se lenn ar Skritur-Sakr reiz a-walc'h? » War-se ne lavaras grik an tad Trebaol, nemet ne dosteas ket ouz ar Skol-sul. Kement-mañ a ziskouez, em eus aon, e oa dal-c'het gant urziou striz an tad Dalton en doa va miret a dostaat ouz barzed Kêrgeubi.

Keit ha ma voe an tad Trebaol e Llanover, e voe graet bep beure an oferenn e chapel ar c'hastell. N'oa ket kalz a dud o heulia an ofis-se: an itron Herbert, unan eus he flac'hed-a-gambr, eur C'hallez anezi, ha me va-unan. O respont an oferenn e oa eur paotr bihan eus Abergevenni, anezañ eur bugel a zoare, nemet e tistage al latin e-giz ar Saozon ken em boa bec'h ouz e intent.

Neuze eo em eus graet anaoudegez da vat gant an tad Trebaol. Eur beleg leun a c'hred a oa anezañ, hag ouspenn eur spered uhel ha tuet-kenañ da studia. Diwar-neuze e stagas da vat gant studi ar c'hembraeg. Dont a reas buan d'e gomz ha d'e skriva eus ar gwella. Deredek a raed eus a bell d'e selaou, diwezatoc'h, pa brezege e kembraeg en e barrez a Llanrwst. Ouspenn-se, e kavas an tu da sevel eur gelaouenn viziek kembraek-brezonek, *Cynnad Llanrwst* « Kannad Llanrwst » he dije graet kalz a vad da Vreiz ha da Gembre ma vije bet gwelloc'h harpet gant ar Vrezoned. Eur vez eo n'en em gavas ket, d'ar mare, e-touez hor beleien yaouank dreist-holl, kristenien gredus a-walc'h ha studierien c'hoantek da studia ar c'hembraeg evit rei d'ar *Cynnad* e Breiz-Izel an harp a zelleze!

Eul lean all a Vreiz hon eus bet er bloaz-se da oferenna e Llanover: an tad Camenen. Eun tad a Gompagnunez Jezuz e oa, genidik a Vro-Wened. Hag hen desket-bras war ar yezou keltiek, heuliet pell gantañ kenteliou an aotrou D'Arbois de Jubainville e Kelenndi Bro-C'hall (*Collège de France*), kenteliou an aotrou Gaidoz er Sorbonna ha re kelennerien vrudet all e Skol ar Studiou-Uhel. Aet e oa en Iwerzon hag en enez Aran da zeski an iwerzoneg hag e oa deuet a-benn da gomz ervat ar yez diaes-se. War e zistro, e reas eun ehan e Llanover evit studia e levraoueg ar c'hastell war istor ar Varzed. Edo o prienti eun dezenn da Skol ar Studiou-Uhel diwar-benn an danvez-se. Koun em eus e roas d'in da adskriva evitañ eur c'hemennadur savet gwechall gant ar rouanez Elizabeth diwar-benn ar Varzed. Striz e oa al lezenn-se pa roed d'ezo da zibab unan a zaou: pe blega pe beza krouget. An tad a ziskouezas ivez d'in, e dastumad Triadou Iolo Morganwg, darn anezo hag a zo enaouet-holl gant spered an Aviel.

## VIII. E Kerleon-war-Wysg

**AL LEC'H M'EDO AN DAOL-GRENN GWECHALL. — *ISCA SILURUM*. — E KERDIZ. — E TI AN TAD HAYDE. — BALEADENNOU EN-DRO DA GERDIZ.**

Bet oun gant an tad Camenen ha mignoned all d'ober troiou dre ar vro. Ar vrava hini e voe dre Gêrleon-war-Wysg (*Caerlleon ar Wysg*). Brudet eo Kêrleon dre m'edo enni, war a lavarer, lez ar roue Arzur. Eur gêrig koant eo, azezet war daou ribl stêr Wysg. Mont a rejomp da welout ar mirdi, ennañ kalz a hendraezou a-ziwar-lerc'h ar Romaned. *Isca Silurum* a veze graet eus ar gêr-se ganto hag an hendraezou kavet war al lec'h a zo enskrivaduriou-azeulerez pegañv dreist-holl. Eur pennad diouz kêr e weler mogeriou koz dismantret-holl ha goloet a ilio. Nes d'ezo, kleuzet en douar, eur c'helc'hva ledan, a weler endro d'ezañ roudou an azezennou (41). E-kreiz ar c'helc'hva eur maen bras. Eno emañ brud edo gwechall an Daol-Grenn m'en em vode en-dro d'ezi Arzur, ar roue-meur, Gwenhwyvar, e wreg, Ke, Owen, Edern hag an holl varc'heien a lennomp o c'huriou e levr ar Mabinogion. Hinoni a rae an amzer en deiz-se hag eun arvest-eus ar brava e oa sellout ouz ar c'helc'hva eus an derez uhela e-lec'h en em gaven. End-eeun p'edo va sellou o para war ar maen kreiz e-lec'h e lavared e save gwechall an Daol-Grenn, setu eur vandrogenn a Saozez, gwisket evel eur forc'h, oc'h en em winta war ar maen. Ken iskis e oa, o tistresa eur gwel ken kaer, ken em boa c'hoant da



youc'hal outi. « Setu aze, emezañ, penaos e vez saotret dre-holl kaera envorennou hor broadelez gant ar Saozon digar! » Diwezatoc'h, e c'hoarvezas d'in en em gavout gant an itron-se hag ez anavezis ez oan bet re brim da varn diwar he fenn, hag e oa anezi eur Gembreadez wirion. Arabat barn diouz an diavaez!

Eus Llanover ez is da Gêrdiz da welout adarre va mignoned, dreist-holl an tad Hayde ha Thomas Coc'hvarv. An tad Hayde na oa ken en e barrez ken kaer a Gêrdiz e-lec'h en doa roet degemer d'ar Vrezoned er bloaz a-raok. Kaset e oa bet en eur gêriadenn eus ar baoura: ... *on the moor* (42). Eno e gavis, e-unan-penn, en eun ti dister gwall-zisheñvel diouz e bresbital gwechall, e-kreiz eun tachad douar fraost, hag en e gichen eur parkad kaol saoud. En tu-hont d'ar gaoleg-se, e welis e chapelig, warni da doenn follennou houarn gwagennet. Daoust d'e baourentez e oa seder bepred hag e reas d'in eun degemer kalonek. Neuze ec'h anavezis pegen santel ez oa va mignon koz. Biskoaz n'e welis ken laouen, ha, pa zivize ganen ken sioul ha tra, dre e neuz peoc'hleun evel e ano-drouiz *Tancnewyddwr* e tiskoueze lavarout d'in: « Eur skoilh amañ hag ahont war an hent reiz netra n'eo! Dalc'homp bepred! »

Eur pennad-amzer a dremenis e Kêrdiz e-lec'h e kavis ar gwella degemer e ti Coc'hvarv. Gant unan eus mignoned Coc'hvarv a oa mezeg (pe vedisin) e ris eur valeadenn dre ar maeziou hag ar c'heriadennou tro-dro. E kefridi ar mezeg-se ez oa ensellout diwar-benn ar vrec'h, ha lakaet e oa bet d'ar vugale hervez ar reiz hag al lezenn, rak e Breiz-Veur evel e Bro-C'hall emañ striz al lezenn er c'heñver-se. En eur c'harrig skañv, outañ eur marc'h koant ha mi-

bin, eo e rae ar mezeg e droiadou. Kalz a blijadur em eus bet o vale bro gantañ en e garr, o welout holl geriadennou bannleo Kêrdiz. Gwella eñvor em eus dalc'het eo hini eun draonienn, a-hed eur wazig, graet anezi gant Kerdiziz eul liorz voutin eus ar vrava. Gwelet em eus ivez eun iliz nevez-savet gant ilizourien Bro-Saoz hag a zo kaer-kenañ.

## IX. E Llanover adarre

**AN ITRON HERBERT HAG AR C'HEMBRAEG. — EUN ENSELLER SAOZ LEUN A FURNEZ. — VA LENNADENNOU E LEVRAOUEG AR C'HASTELL. — KAN-KIMIAD D'AR BANNIEL.**

An itron Herbert he deus poaniet kalz evit derc'hel beo ar c'hembraeg e bro Llanover, ar c'hornad-se distaget a Gembre hag heñ gounezet gwasoc'h-gwaz gant ar saozneg. Eur wech e welis anezi gwall-strafuilhet. « Bet oun o vale, emezi, er geriadenn-mañ-keriadenn ha n'ouzoc'h ket petra em eus klevet? Eur plac'hig, em boa roet eun dra bennak d'ezi, a lavaras d'in: *Thank you!* (43) Biskoaz kemend-all! Ha me mont kerkent d'ar skol da c'houlenn piou eus ar vistri pe ar mestrezed a oa bet digar a-walc'h ouz ar vamm vro Gembre evit deski d'ar vugale trugarekaat e saozneg. Kavet e voe an torfedour. Eur vestrezig saoz nevez-degouezet er skol hep gouzout d'in! War-se em eus pedet d'ober tro ar skoliou amañ eun enseller a welot hep dale. »



An enor am boe, eun nebeut deiziou goude, da breja gant an enseller-se. Eun den a skiant vras e oa, hag, evitañ da veza saoz a ouenn, en doa desket mat tre ar c'hembraeg: « Eun dra ret eo, emezañ, evit ober hor c'hefridi evel ma 'z eo dleet ». Pell diouz sellout ar c'hembraeg evel eur skoilh, eun harz d'an araokaat, evel ma reer evit ar brezoneg e Breiz-Izel (44), ec'h anaveze an enseller-se edo gant ar broeziou keltiek perziou-dreist diouto o-unan hag a oa stag ouz gouenn ha spered ar Gelted. « Eun torfed ouz an deneliez hag an araokaat e vije laza ar c'hembraeg, hag e sellan evel eur reuz, e gwirionez, evit Bro-Saoz n'he deus ket miret a-walc'h danvez keltiek an henvroiz, yez ha spered. Digoroc'h a se e vije bremañ ene va c'henvroïz ha dreist-holl troetoc'h ouz ijinou-kaer, barzoniez ha kredenn ».

An aotrou Loth en deus klevet kemend-all diouz e du digant uhelrenerien an deskadurez e Breiz-Veur (45).

Chom a ris e Llanover betek deiziou kenta miz Du. E-pad nozveziou an Diskar-amzer e lennen levriou kembraek e levraoueg ar c'hastell. An itron Herbert a gare meurbet ar roue koz Howell Dda hag he deus graet d'in lenn pennadou a zibabe hec'h-unan en e lezennou leun a furnez. D'ar c'houlz-se eo ivez em eus lennet istor dournskridou Iolo Morganwg, en eul labour-skrid a oa bet loreet e kenstrivadegou an Eistezvod, ha levriou all n'em eus ket dalc'het koun anezo. Hag ouspenn, hen ansav a zlean, re lezirek ez oun bet war ar studi ha n'em eus ket en em vataet evel ma tleen eus an amzer am eus tremenet e Llanover.

Setu amañ ar c'han-kimiad a savis da vanniel Breiz kent mont eus bro hon tadou-koz, e derveziou diweza an diskar-amzer-se tremenet e Llanover:

## Kenavo d'ar Banniel (46)

Kinniget d'an itron Llanover

Harluet gant ar C'hallaoued,
Banniel santel ar Vrezoned,
Aman 'teuz kavet degemer
En chapel kastell Llanover.
Eno, pell deus safar ar bed,
Henvel ouz korfou 'r gristenien
Pa vent diskennet er bez yen;
Pa vent diskennet er bez don
O c'hortoz an trompilh o son,
'. chomi sioul ha divorc'hed,
Ha galv an Ael a adsavo
D'ar Wir-vuez ar re varo.
'Vid-out, Banniel santel, ivez
'Sono trompilh an Advuez!
Eun deiz pe zeiz, Kleze Arzur
Drec'ho evidomp a dra zur,
Hag en deiz-se, sounn e kerzi
En hon fenn-ni, o lugerni
A-us da holl boblou ar bed
'Vel 'us d'an douar ar stered!

En gortoz, chom aman kousket,
Banniel santel ar Vrezoned,
Pedenn ar beleg, pa bigno
Ouz an aoterig koad-dero
'Zo aze en ez kichenig



Az luskello gant he mouezig;
Dorn truezus hon rouanez (47)
Flouro da seiz gant karantez,
'Vel eur vammig blev he bugel
A gousk sioulik en e gavel,
Hag he sell warnout 'vo dalc'hmat
Evel diou askell an ael mat
A nij a-us da bep kristen
Er bed-man a devalijenn.
Kenavo, kenavo breman,
O Banniel santel a garan!
Red d'in treiza ar mor en-dro
Da zont da Vreiz-Izel hon Bro.
Eno 'mesk c'houervder an anken,
'Kreiz ar stourm hag ar gorventenn
A skub diwar hon Bro garet
Yez ha giziou ar Vrezoned,
Meur a wech, em hunvre doanius,
E welin da blegiou skedus
O nijal 'us da benn seder
Hon rouanez en Llanover;
Gand ar gwel-ze 'vin frealzet,
Ma c'halon a vo kennerzet,
Hag e talc'hin bete mervel
D'az tifenn, Banniel Breiz-Izel!

F. VALLEE.

## NOTENNOU

(38) *Yr Ynysoedd Dedwydd* « an Enezou Gwenvidik », gouez da Gembreiz. — An enezennou Kanari, Madera, Asor a zo lec'hiou-goañva evit kalz a Vreiz-Veuriz pinvidik; G. Verschuur, *Les Iles Canaries*, war *Tour du Monde*, 1902, I, pp. 85-108; Lady Brassey, *A travers les Tropiques* (1883), troidigez c'hallek gant G. Bonnefont, pp. 23-63, 287-304 (mouladur skeudennaouek Charavay, Mantoux, Martin, Paris, 1892).

(39) Ar brezel ouz ar Voerien, digoret d'an 11 a viz Gerzu 1899, en deus padet tri bloaz, P. Leroy-Beaulieu, *les Nouvelles Sociétés anglo-saxonnes: Australie, Nouvelle-Zélande, Afrique du Sud*, trede mouladur, 1907, pp. 351-431; keñveria H. Dehérain, *l'Expansion des Boers au XIX<sup>e</sup> siècle*, 1905.

(40) An diskan-se a vije, diouz am eus klevet gant an aotrou Loth, diwar-benn ar moc'h a oa *hob* o ano kenta. *Hob y deri dan do* a dalvezfe kement ha « moc'h an dervenned dindan doenn ». Ar bagadou moc'h kenta a veze maget er c'hoadon bras diwar mez dero. Ac'hano an ano a *hob y deri* « moc'h an dervenned » a raed anezo. Diskan eur c'han-brezel e vije, a veze kanet gant ar vrezelidi o vont da skrapa tropelladou moc'h o enebourien.

(41) E 1188, pa voe gweladennet Kêrleon gant Giraldus Cambrensis, edo dilerc'hiadou *Isca Silurum* kalz stankoc'h ha gwelloc'h miret eget bremañ. Giraldus a zo ano gantañ eus paleziou divent « bet d'ezo gwechall toennou alaouret » (hervez eur gredenn-bobl a oa beo c'hoaz en e amzer), eus eun tour bras-espar, eus kibellec'hiou dour tomm brao meurbet, eus diskaraduriou templou ha goarivaou, eus pennadou atao warsav eus ar voger gaer o kelc'hia kêr gwechall. Dre-holl, ken en diabarz, ken en diavaez eus ar voger-dro, e tiskouez d'eomp eun niver a vogeriaduriou dindan-zouar, saniou-dour, kaviou tomma, kambrou, ribouliou. Eno evel e lec'h all (e Karthada, Delos, hag all), en deus dourn mab-den, hag heñ krisoc'h eget hini an amzer, kaset da get an holl dilerc'hiadou-ze. Hennez



e voe kendonkadur holl geodedou dilezet an Henamzer: e-doug ar Grennamzer, a-hed remziadou ha remziadou, e voe graet anezo mengleuziou maen-benerez gant tud ar vro.

(42) Ankounac'haet eo ganen ano ar barrez. *On the moor* « war an dirienn » a zo al lesan. *Moor* (distagit *mour*) e saozneg a dalv « tirienn, gwaremm, geun ».

(43) « Trugarez d'eoc'h! » e saozneg.

(44) Gwelit, da skouer, komzou Renan war *Breiz Atao*, Ebrel 1926, p. 664, bann 2 diwar divizadennou diweza Anatol Le Braz gant an aotrou Olier Mordrel.

(45) Keñveria ar pez a lavar John Munro diwar-benn Kembreïz en e levr *The Story of the British Race*, pp. 88-94 (London, 1899) ha sellit, e dibenn al levr-mañ, ouz ar stagadenn Ia, *Kembreiz vremañ ha re wechall*, a) *Kembreiz vremañ barnet gant eur Saoz*.

(46) Moulet eo bet ar c'han-se evit ar wech kenta war *Groaz ar Vretoned*, 18 a viz Du 1900, p. 1, bann 1. Evel da gent-skrid d'ezañ e voe moulet war ar gelaouenn al lizerigmañ a gasen eus a Llanover da Zir-na-Dor (an aotrou Erwan Ar Moal): « Dont a rin en-dro digwener. Marteze, mar n'oun ket re skuiz, e tremenin dre Roazon. Setu amañ eun dra bennak evit *Kroaz ar Vretoned. Banniel Breiz a zo bremañ e chapel* ar c'hastell, Llanover. Da blijo gant Doue hen kas ac'hano da Vreiz-Izel dra drec'hi hon enebourien! *Abherve* ».

(47) An itron Herbert a Llanover.

# Skrapadeg Saoud Koualnge

(Kendalc'h)

*Mev, rouanez Bro-Gonnac'ht, a fell d'ezi kaout eun taro burzudus a zo e kerz eun den a vro Ulad. Peogwir ne fell ket d'ezañ rei e daro, e tastum Mev eun armead vras da aloubi douar Uladiz.*

## EIL PENNAD

### *Kerz an Armead*

### I. — SKIGNEREZ AR C'HALIANED.

An armead a chomas a-sav e Kul Silinn da ziskuiza e-pad an noz. En noz-se e voe savet teltenn Ailill mab Ros, hag a-zehou da deltenn Ailill e voe savet teltenn Fergus.

Fergus a oa gantañ tri mil kadour galian a vro Ulad. Evel-se e oa bet aesaet an darempredou etre Ailill hag ar gadourien-se, hag ar pourveza anezo e boued hag e died.



En deiz-se ne glaskas ket Mev gouzout dre ziouganerez pe c'horrek pe vuan e vije kerz an arme. Ne lezas na disterna he c'hezeg na gouziza gwalenn he c'harr. Da genta e fellas d'ezi mont d'ober eun droadweladenni dre ar c'hamp.

War-lerc'h se e voe disternet he c'hezeg ha gouzizet gwalenn he c'harr. Azeza a reas e-kichen Ailill he fried. Ailill a c'houlennas kelou diganti, piou en armead a oa dreist dre e oberiantiz pe e leziregez.

— Ne dalv ket ar boan komz eus nikun, a lavaras Mev, nemet eus eur strollad hepken: tri mil Galian Fergus.

— Petra reont, eme Ailill, da zellezout meuleudi dreist ar re all?

— Abeg am eus d'o meuli, a lavaras Mev. P'edo ar re all o verka bevennou o zachenn, echu e oa ganto o logellou hag o gwaskedou. Pa voe echu gant ar re all o logellou hag o gwaskedou, edont o paouez darevi o fred. P'edo ar re all o paouez darevi o fred, prejet o doa. P'o doe prejet ar re all, kousket e oant. O mevelien hag o sklaved a zo ken dreist da vevelien ha sklaved Iwerzon hag o c'hadourien hag o c'hrennarded vat da gadourien ha krennarded vat Iwerzon dastumet hizio en hon arme.

— Gwell a se neuze, eme Ailill, peogwir e stourmont evidomp.

— Na stourment ket evidomp! a lavaras Mev.

— Ha petra raint neuze?

— Maro, muntr ha merventi, a lavaras Mev. Ne hetan netra all d'ezo!

— Siouaz d'imp, eme Ailill, pa gomzez evel-se, peogwir o deus diazezet mat o c'hamp, hag ez int chomet diskuiz.

Fergus a gomzas:

— E gwir, emezañ, n'o lazi ket hep va laza va-unan.

— N'ec'h eus gwir ebet da gomz ouzin evel-se, a lavaras Mev. Tud a-walc'h am eus d'ho lazadega, te ha da dri mil Galian. Ar seiz Mane am eus, ha seiz gwech tri mil brezelour. Mibien Maga am eus, ha tri mil gwaz ganto. Ailill en deus kemend-all. Hag en diwez ez eus me ha va ambrougerien.

— Ne dlefes ket komz evel-se, eme Fergus. Me a zo ganin seiz roue Muma ha seiz gwech tri mil brezelour. Me a zo ganin tri mil eus gwella kadourien Ulad hag an tri mil Galian, hag i gwella stourmerien Iwerzon. Aba int deut amañ eus o bro, kret oun evit o fealded. Da zeiz an emgann e stourmint evidoun. Sed a ginnigan, avat, da echui pep rendael war o divout: o skrigna e-touez gwazed Iwerzon, en doare ma ne vo neblec'h pemp anezo a-gevret.

II. — FERGUS AN TRUBARD.

An armead a stagas da araokaat neuze. Ha kalz trubuilh o doe ar pennou bras ouz he ren. Ret e oa blenia kalz poblou bihan, kalz gouennou, kalz miliadou a dud. Ret e oa lakaat pep unan gant e vignoned, pep rener gant e renidi; en diwez e voe graet. Hag ar pennou bras a lavaras e teraoue mat an argad. Mat, a lavarjont, e oa pep tra: pep strollad en-dro d'e roue, pep eilstrollad en-dro d'e rener, pep ranneilstrollad en-dro d'e c'hourc'hemenner, pep roue ha pep mab roue war an dorgenn a oa bet lakaet d'ezañ.

Hag e lavaras ar pennou bras ivez e ranked ober skierijennadennou e bro Ulad. Fergus, emezo, a vije roet d'ezañ ar gefridi-se, ha dleet e oa d'ezañ asanti: e-pad seiz vloaz e oa bet roue Ulad. Goude muntrerez



mibien Usnac'h, graet daoust d'e gred ha d'e warez, e oa aet diouz bro Ulad, hag e-pad seitek vloaz e oa bet enebour Uladiz, en harlu.

Fergus a yeas en a-raok. Trec'het e voe, avat, gant e garantez koz ouz Uladiz. Ma lakaas an armead war an hent fall, ken en hanternoz, ken er c'hreisteiz. Kannaded a gasas da Uladiz. Hag e stagas da c'horrekaat kerz an armead.

Mev a verzas kement-se, hag hen tamallas d'ezañ.

— Dre beseurt hent, emezi, e lakaez ac'hanomp da vont? Me 'gav d'in emaomp o vont da bep bro, nemet da vro Ulad n'emaomp ket!

Fergus a lavaras :

— Ne chomin ket pelloc'h en a-raok. Klask eun all da lakaat em lec'h.

Hag ec'h azezas dirak an armead.

*E-pad an nozvez-se e savas e penn Fergus an eñvor e kuriou gwadel Kouc'houlan. Lavarout a reas da dud Iwerzon diwall: edont war-nes gwelout o tont daveto al leon fero, barner e enebourien, enebour ar strolladou, penn an eneberez, dismantrer an armead vras, an doura roüs, an eteo war enaou, Kouc'houlan mab Sualtam.*

*Antronoz e voe treuzet Moin Koltna gant an armead. O keja gant eur bagad eiz-ugent karo, ec'h en em skignjont en-dro d'ezo, hag o grounnas hag o lazas. Hini ebet ne dec'has.*

*Tra souezus: ar C'halianed, hag i a-stlabez, o zapas hogozik holl. Pemp a chomas hepken da lod da dud Iwerzon.*

III. — KELC'H KOUC'HOULAN

An deiz-se e voe an deiz kenta ma savas Kouc'houlan mab Sualtam. Sualtam e adtad a oa gantañ. Edo o c'hezeg o peuri en-dro da vaen-meur Ard C'huillen. Kezeg Sualtam, en hanternoz d'ar maen, a zebras ar geot betek an douar. Kezeg Kouc'houlan, er c'hreisteiz, a zebras ar geot betek an douar da genta, ha neuze an douar betek ar roc'h noaz.

— Ma! va mestr Sualtam, eme Gouc'houlan, soñjal hag adsoñjal a ran en armead. Sav ha kerz davet Uladiz, da gemenn d'ezo dilezel ar gompezenn ha mont er c'hoadou, er gouelec'hiou hag e-touez ar reier da ziwall ouz tud Iwerzon.

— Ha te, eme Sualtam, va diskibl, petra ri-te?

— Ret d'in, eme Gouc'houlan, mont da gaout Fedelm Noic'hride, ha chom ganti betek ar beure. Touet em eus hen ober.

— Gwa neb a ya kuit evel-se, o lezel kadourien Ulad dindan dreid an estrenien hag an enebourien, da vont da gaout eur plac'h!

— Ret d'in mont evelato, eme Gouc'houlan. Mar ne dan ket e lavaror ez eo gaouiat leou ar wazed, hag ez eo ar merc'hed a zalc'h d'o ger.

Sualtam a yeas davet Uladiz. Kouc'houlan a yeas e-barz ar c'hoad, ha gant eun taol-kleze e trouc'has ar c'haera skourr-dero, kef ha penn. Neuze gant eun troad, eun dourn hag eul lagad ez nerzus e reas eur c'helc'h, hag e skrivas en ogam el lec'h ma teue an daou benn a-stok an eil ouz egile. Hag e lakaas ar c'helc'h en-dro da lein moan maen-meur Ard C'huillen, hag e vountas ar c'helc'h d'an traoñ betek kevrenn deva ar maen.

Hag ez eas d'e emwel.



Sed a c'hoarvezas goude gant tud Iwerzon:

Mont a rejont betek maen-meur Ard C'huillen. Hag eno sellout ouz eur vro dianav: Ulad.

Ha neuze o sellout ouz ar maen, setu ma weljont ar beurvanad peurzebret tro-war-dro gant ar c'hezeg. Gwelout a rejont ar c'helc'h lakaet gant an den-meur roueel en-dro d'ar maen. Ma kemeras Ailill ar c'helc'h en e zourn. Hen lakaat a reas neuze e dourn Fergus. Fergus a lennas ar skrid ogamek graet el lec'h ma oa bet staget an daou benn an eil ouz egile. Hag e tisklerias da dud Iwerzon ster ar skrid-se.

— Dre va le, emezañ, ma rit dismegañs war ar c'helc'h-mañ hag an den-meur roueel en deus e c'hraet, ma ne chomit ket kampet amañ fenoz, ma van unan bennak hep ober gant e droad, pe e lagad pe e zourn eur c'helc'h heñvel ouz ar c'helc'h-mañ, e pelec'h bennak m'emañ bremañ en den-meur, pe dindan an douar, pe en eur c'heñvlec'h, kent warc'hoaz hep mar en devo ho lazadeget da dalvezout d'eoc'h an dismeg.

— Ne vefe ket brao d'imp, a lavaras Mev, koll hor gwad ha ruzia hor c'hroc'hen o tont e-barz ar rannvro dianav-mañ. Gwell e vefe ganimp skuilha gwad ar re all ha ruzia o c'hroc'hen d'ezo.

— Arabat d'imp, eme Ailill, dismegañsi ar c'helc'h-mañ hag an den-meur roueel en deus e c'hraet. Chomomp betek warc'hoaz beure er c'hoad bras diouz tu ar c'hreisteiz. Eno e raimp hor c'hamp.

Tud Iwerzon a yeas e-barz ar c'hoad.

***En noz-se e kouezas erc'h a-varradou. A-walc'h e voe da dizout diskoaz ar wazed, morzedou ar c'hezeg,***

*aheliou ar c'hirri. An erc'h a gompezas holl rannvroiou Iwerzon. Ne savas an dud andor ebet, na teltenn ebet. Ne brientjont na died na boued ha ne rejont pred ebet. Betek tarz-an-deiz antronoz, ne c'hellas nikun spurmanta na keneil nag enebour. Neblec'h ne gavas tud Iwerzon eur c'hamp ma voe poaniusoc'h tremen ennañ an noz eget er c'hoad-se. Antronoz beure-mat pa savas an heol e kemeras ar gadourien penn o hent a-dreuz d'an erc'h lintrus da vont da gampa e lec'h all.*

## IV. — FORC'H KOUC'HOULAN

Setu amañ a c'hoarvezas keit-all gant Kouc'houlan: Ne savas ket abret, hag e vennas debri eun tamm ha preja, en em walc'hi ha kouronka. Lavarout a reas d'e vlenier-karr sterna ar c'hezeg. Pa voent sternet, e pignas Kouc'houlan er c'harr. Gant e vlenier-karr ez eas da glask roud an arme.

E-tal ar maen-meur e kavjont ar roud, ha pelloc'h c'hoaz.

— Siouaz, va mestr Loeg, eme Gouc'houlan, pa 'z oun bet dec'h d'an emwel-se: emañ tud Iwerzon e bro Ulad!

— Lavaret em boa d'it, eme Loeg.

— Mat, Loeg, eme Gouc'houlan, kas ac'hanomp war roudou an arme. Gra ar gont, ha lavar d'imp niver tud Iwerzon a zo deut d'an argad.

Loeg a yeas war roudou an arme. Ober a reas an dro d'ezi, hag e welas anezi en a-raok, en daou du, hag en a-dreñv.

— Fall ec'h eus jedet, va mestr Loeg, eme Gouc'houlan.

— Ne c'heller ket ober a-hend-all, eme Loeg.



— Pign em c'harr, eme Gouc'houlan. Me a jedo.

Kouc'houlan a yeas war roudou an arme. Mont a reas en daou du. Mont a reas en a-dreñv.

— Fall ec'h eus jedet, va faotrig, eme Loeg.

— N'em eus ket, eme Gouc'houlan. Gouzout a ran niver an armead a zo tremenet e-biou d'imp: triouec'h strollad, enno pep a dri mil den. Ha rannet eo bet an triouec'hvet etre ar seitek strollad all, enno gwazed Iwerzon.

*Dreist e oa Kouc'houlan e meur a geñver:*
*Dreist e neuziou ar c'horf, en dremm, en obererez, en neuerez, er marc'hegerez, er c'hoari gwezboell hag en echedou, er c'hadou bras, er c'hadou bihan, en emgannou-daou, er jedou, en helavarded, er c'huzul, en hemolc'h, er preizerez. Dreist e oa dre e vro, a oa dreist d'ar vro nesa.*

— Mat, Loeg, eme Gouc'houlan, broud ar c'hezeg, red dre an tud dehou ken ez po tizet ar rakward, pe ar greizenn, pe ar gward-adreñv. Maro e vin warc'hoaz ma n'em eus ket kent an noz lazet eun den a Iwerzon, keneil pe enebour.

Hag e vroudas Loeg ar c'hezeg dre an tu dehou betek eur c'hoad, en eul lec'h a anver bremañ « Roudouz ar Forc'h ».

Kouc'houlan a yeas e-barz ar c'hoad, a lammas diwar e garr, ha gant eun taol kleze e trouc'has kef ha penn eur forc'h pevarbegek. He bega a reas ouz an tan. War eun tu anezi e tresas eur skrid en ogam, ha gant eun dourn hepken he bannas a-dreñv d'e garr. Ken nerzus e voe an taol ma sankas diou drederenn eus ar forc'h en douar. Eun dredereann hepken a chomas a-us.

Neuze eo e tegouezas e-kichen ar forc'h gant o blenierien-garr daou rakreder eus armead Iwerzon. Hag i ha goulenn en eil ouz egile pehini anezo a roje taol ar maro da Gouc'houlan hag a drouc'hje e benn outañ. Kouc'houlan a droas davet ar pevar den-se, a drouc'has ar pevar fenn gant eun taol-kleze, hag o lakaas war bevar beg ar forc'h. Lezel a reas ar c'hezeg da vont, laosk ar ranjennou war o gouzoug, gwad ar re zibennet o tivera war brenn ar c'hirri. Kemer ar c'hezeg, dilhad ar re lazet hag o armou ne vije ket bet hael: evel-se e kave da Gouc'houlan.

An armead a welas ar c'hezeg o tont, ha korfou dibennet ar rakrederien, hag ar gwad o redek war brenn ar c'hirri. Ma chomas a-sav ar rakward, gant trouz ha tousmac'h ha stirlink bras a armou.

Mev ha Fergus a dostaas.

*Ha Mev a oa bepred ganti p'edo en hent nao c'harr, daou dirazi, daou a-dreñv d'ezi, daou a-zehou, daou a-gleiz, hag e kreiz, he hini. Lakaet e oa an eiz karr-se en-dro d'ezi da virout na zeuje ar mouded savet gant karnou ar c'hezeg, hag ar c'hlaourenn a goueze war ar gwestennou ha loustoni eun armead ken niverus hag eun engroez ken stank da stlabeza talgen aour ar rouanez.*

— Petra c'hoarvez? a lavaras Mev.

— Aes hel lavarout, a respontjod. Gwelet hon eus kezeg ar sklerijennerien o tont, hag e-barz ar c'hirri, korfou dibennet.



Kuzul a voe dalc'het neuze. Eun armead vras, hep mar, a lavaras an dud, he doa taget ar rakrederien. Hag e kasjod Kormag da anavezadenni ar roudouz. Mont a reas Kormag, gantañ tri mil den armet-holl. Pa zegouezas, e verzas ar forc'h sanket er roudouz, warni ar pevar fenn hag ar gwad o tivera diouto betek an dour. Neuze e welas roudou daou varc'h ha rodou eur c'harr, o doa kaset eur brezelour hepken en tu all d'ar stêr etrezek ar sav-heol.

Uhelidi Iwerzon a yeas betek ar roudouz. Hag i da sellout ouz ar forc'h. Sanket e oa bet, emezo, en eun doare burzudus.

— Souezet oun, â Fergus! eme Ailill. Piou en deus gellet trouc'ha ken buan ar forc'h hag ar pevar fenn-se?

— Souezusoc'h c'hoaz, eme Fergus, an doare m'eo bet bannet ar forc'h-se, ma n'eus chomet nemet eun drederenn anezi a-us d'an douar. An hini en deus bannet ar forc'h n'en doa ket kleuzet a-raok an douar gant e gleze. Sanket eo bet a-dreuz d'ar mein. Berzet eo ouz tud Iwerzon treuza ar roudouz-mañ ken n'en devo unan anezo he dirammet, hag hi bannet gant eun dourn hepken.

— N'eus nemedout e-touez hor c'hadourien, â Fergus! a lavaras Mev, a dle seveni ar gefridi-se.

— Ra zegasor d'in eur c'harr! eme Fergus.

Eur c'harr a voe degaset, hag e klaskas gantañ horella ar forc'h: bruzunet e voe ar c'harr.

— Ra zegasor d'in eun all! eme Fergus.

Eur c'harr a voe degaset. Ken kreñv e sachas war ar forc'h ma voe bruzunet ar c'harr ivez.

— Ra zegasor d'in eur c'harr! eme Fergus.

Hag e klaskas diframma ar forc'h, ken na voe bruzunet ar c'harr e mil tamm.

Seitek karr a voe bruzunet. Ha n'en doa ket Fergus tizet diframma ar forc'h diouz ar roudouz.

— Paouez gant ar c'hoari-se, a lavaras Mev, ha na dorr ket hon holl girri evel-se. Hir a-walc'h eo bet an abadenn. Ma n'ez pije ket hol lakaet da goll hon amzer, pell 'zo hor bije tizet Uladiz, ha graet eur breizadeg vras ha skrapet meur a vuoc'h. Gouzout a reomp perak e c'hoariez evel-se: da herzel an armead ha d'he dalea ken na vo echu kleñved Uladiz ha ken na c'hellint sevel hag en em ganna.

— Ra zegasor d'in va c'harr-emgann! eme Fergus.

Degaset e voe d'ezañ e garr. Hag e tennas ar forc'h hep faouta na lakaat da strakal eur rod, nag ar c'hastell-karr, nag unan eus an aheliou. Pegement bennak a nerz a oa aet da sanka ar forc'h, kemend all a nerz a yeas d'he diframma. Kant enebour a vije bet tre-c'het gant ar c'hadour brezelgar, Fergus, hag heñ evel eur morzol o flastra ne vern petra a sko warnañ, evel eur maen o vruzuna penn ne vern piou a glask enebi. E-unan-penn e c'hell herzel ouz eun engroez-tud; e-unan-penn e c'hell drailha eun armead vras. Bez' ez eo an eteo entanet a luc'h, ar blenier-emgann a drouc'h. Gant beg eun dourn hepken e tiframmas Fergus ar forc'h, hag e lakaas war e skoaz, hag he lakaas e dourn Ailill.

— Peurglok e kavan ar forc'h-mañ, eme Ailill: en eun taol eo bet trouc'het, kef, penn hag holl.

— Peurglok ez eo! eme Fergus.

Hag e kanas eur ganenn d'he meuli:

Sed amañ ar forc'h vrudet-holl
Bet sanket gant Kouc'houlan griz.
D'ezi e roas da ginnig
Pennou pevar eus hor breudeur.



Nikun dirazi ne dec'hfe
Evel dirak eur c'hadour kreñv.
Sellit, avat, ouz forc'h ar c'hi,
He c'hroc'hen garo leun a wad.

Gwa ni! pa 'z eomp-ni d'ar Reter
En abeg da C'helleg Koualnge.
Klopennou kalz a vo freuzet
Gant kleze lazus Kouc'houlan.

## V. — AN DIVIZ E-TAL AR ROUDOUZ

Pa voe echuet e ganenn gant Fergus, e lavaras Ailill e oa poent chom a-sav, sevel an teltou, prienti boued ha died, c'hoari, ober sonerez ha deraoui ar pred. Hep mar, n'o doa kavet tud Iwerzon biskoaz eur c'hamp displijusoc'h, diemzavoc'h eget en der-c'hent. Chom a rejont a-sav eta, hag e savjont o zeltou, hag e prientjont boued ha died, ha neuze c'hoari, ober sonerez ha festa.

Ailill a lavaras da Fergus:

— Burzudus e hañval d'in e vije deut eur c'hadour davedomp, hag en dije lazet ar pevar den a oa en hor raok ken buan. Da gredi eo ez eo roue-meur Uiad, Konc'hobar.

— Ne gredan ket, eme Fergus. Ma vije deut Kon-c'hobar, deut e vije gantañ armeadou, strolladou brezelourien dreist hag a gerz dalc'hmat war e lerc'h. Ha pa vije bet dastumet tud Iwerzon hag Alba hag ar Vrezoned holl gwitibunan war eun dorgenn, stourmet en dije outo, ha trec'het e vijent bet.

— Piou 'ta neuze a zo deut? eme Ailill. Daoust ha Kuskraid ar Besteod mab Konc'hobar e vije?

— Ne gredan ket, eme Fergus. Mab eur roue-meur eo Kuskraid. Ma vije deut amañ e vije bet ouz e ambroug mibien roueed ha pennou bras a vez en e c'hopr hag atao en-dro d'ezañ. En aner e klaskfe tud Iwerzon hag Alba hag ar Vrezoned holl gwitibunan en em zastum d'ober brezel outañ war eun dorgenn. Stourmet en dije outo, ha lazet e vijent bet.

— Piou a zo deut neuze? eme Ailill.

— Ne c'hell beza, eme Fergus, nemet va diskibl, a zo ivez diskibl Konc'hobar, ar paotrig anvet Kou-c'houlan, da lavarout eo, Ki ar Gov.

— E gwir, eme Ailill, klevet em eus diganit ano ar c'hrennardig bihan-se gwechall e Krouac'han. Pe oad eo bremañ?

— Ne ra forz pe oad eo bremañ, eme Fergus. Pa oa yaouankoc'h e oa goureloc'h c'hoaz e guriou eget hizio.

— Penaos 'ta? a lavaras Mev.

— N'eus ket, eme Fergus, a vleiz krisoc'h nag a gadour taeroc'h egetañ. N'eus ket unan a hevelep oad gantañ a dalvez an dredereenn anezañ pe ar palevarz zoken. Ne c'hellfes ket meiza e bar evel brezelour, evel bataraz lazus, evel trec'hour strolladou her a-walc'h d'en em ganna gantañ. Nikun ne stourm ka-darnoc'h egetañ gant ar wella e-touez ar wella. Ni-kun, hag heñ ken yaouankik, n'eo ken mentek, ke-nedus, hoalus, helavar, kriz, ouesk, ampart er brezel, gwevn en hemolc'h, her en arsailh, akuit da vuntra, mibin da hegasi an enebour. N'eus nikun buheze-koc'h, birvidikoc'h, buanekoc'h. Nikun primoc'h ege-tañ da c'hounit er c'hoari.



— Ne raimp ket kalz a van outañ, a lavaras Mev. N'en deus nemet eur c'horf, hag e c'hell beza gloazet, ha paket ivez moarvat. Ken yaouank-flamm ez eo hag eur plac'hig en oad dimezi. N'eo ket eur c'hrennardig blouc'h a zeuio a-benn eus hor c'hadourien!

— Ne lavaromp ket eveldout, eme Fergus. Gourel eo bet kuriou ar paotrig-se, hag heñ yaouankoc'h c'hoaz!

*(Da genderc'hel).*

# En tu-hont da Gêr

*Da rei eun tañva da lennerien Gwalarn eus lennegez nevez Rusia, ec'h embannomp ar gontadenn da heul:*

Ha bleniet e voe an den, mentet-uhel, amparfal, d'al lec'h ma oa bet bleniet kalz re all, hep distrei morse, — en tu-hont da gêr betek an tornaod roc'hellek, iskis e ano, « Savenn an Diaoul ». A-zehou, a-gleiz, ouz e ambroug, daou soudard, fuzuilhou ganto; hag en a-dreñv, o horella war o dibrou, daou varc'heger, fuzuilhou war o diskoaz. Den ebet en ambrougadeg ne oar ano an den. Evito, n'eo netra nemet eur prizoniad ma ranker lemel e vuhez digantañ hizio, — a-benn eun hanter-eurvez. Perak? Den ebet ne oar. Er porz kloz, m'eo bet degaset eus eul lojeiz dindan ar c'heo, en deus gourc'hemennet ar rener : « da *likvidir* ».

Pignat a ra an hent tamm-ha-tamm gant ar menez. Pounner e kerz ar prizoniad, o kompeza an traez gant e votou roget. Emañ heol gouere o lintra war ar c'hilpennou. Hep dale e vo kuzet a-dreñv d'eul linenn



arc'hlas. En a-raok, ez eus skeudou denel oc'h en em stleja en eur drabidella.

Er stad a seziz emañ kêr; pep galloud etre daouarn ar militia; gwarded o varc'hekaat tro-war-dro, o lammat war gein o mirc'hed, ganto neuz alouberien. Hag en eur strolla kevrennou ha rejimantou, e kerz an Dispac'herien Ruz war-raok, armet gant ne vern petra o deus gellet kavout. E kêr e red brudou espar a di da di, o lakaat strafuilh ha tousmac'h da ziwana.

Unan eus ar warded, an hini a gerze a-zehou, a zo dibabet da rener. En abeg d'e boan-benn diwar re eva, marteze, pe marteze dre eun abeg all bennak, n'emañ ket war e du mat. Ledan ha teñval e zremm, en e zaoulagad krenn ha delt yenijenn an diskaramzer. Hegaset, e toull kaoz gant an den m'en deus lakaet pemp tenn evitañ e boest-karga e fuzuilh.

— Gouzout a rez da belec'h emaomp o kas ac'hanout?

An den barnet, hep sevel e benn, a respont dizoñjkaer:

— Ne ran ket.

— Da Savenn an Diaoul. Eno eo brao sellout ouz an douar. Bez' e c'heller gwelout pell.

Ne selaou ken an den barnet. Anavezout a ra an tornaod spontus, — eno eo bet ouspenn eur wech. War ziribin eo diouz eun tu, peurc'holoet gant pin izel, stouet o fennou. Diouz an tu all ez eo serz, o valira, eur savenn vaen striz war ar vevenn. Beza stlapet eus an uhel, koueza e-barz an islonk, troiellat betek an traoñ en eur skuilha takennou gwad, — pebez soñj!

Chom a ra a-sav, o tapout krog en e benn gant e zaouarn, hag e zremm a-daol-trumm o c'hlaza, ken glas hag ar poultr war an hent.

— Petra c'hoarvez ganit? eme ar gward.

— Boudinella a ra va fenn.

— An dra-se n'eo netra. Tremen a ray pa vi eno. Eno ez eo glan an aer, ken glan m'eo eur blijadur. Kerz 'ta neuze!

An den barnet a van difinv, o krena.

Tostaat a ra ar varc'hegerien, ha chom a-sav. Unan a lavar o vousc'hoarzin:

— Gwan e winterellou. Stegnit-i.

Gward an tu kleiz, eur paotr askournek, e zaoulagad bihan dalc'hmat o wignal, a zistag d'ezañ eun taol en e zargreiz.

— Kerz 'ta, lakepod!

An den barnet, o treuzigella, en em stlej warraok, lezirek, truezus en e zilhad gwiet er gêr. Glas morlivet eo e zremm uhel an daou askourn-jod warni, e varo du rodellek e-giz eur framm-kañv tro-wardro. E c'houez a ruilh, a dakennou ledan, o walc'hi ar gramenn. Sellout a ra en a-raok gant daoulagad dilintr, a hañval koueza en e benn.

N'eo ket ar wech kenta ma kas ar c'hosa eus ar warded, — a zo ivez ar boureo, — barnidi d'an tornaod brudet. O c'haset en deus, o-unan-penn pe astrolladou. Gourc'hemenn a rae d'ar reuzeudien dilorc'h kerzout betek harp ouz gwrimenn an islonk, hag heñ hag ar vourevien all a gile eun tammig. Biza a raent neuze, difrom, gant o fuzuilhou. Zalp! echu eo. Ar c'houzañverien, toullou ploum en o c'horfou, a goueze en islonk gant yudou gouez. Ha n'eus ket da veza nec'het gant ar c'horfou. Kuzet e vezont gant ar stêr en he douna. Stlejet e vezont a-hed ar strad traezek e-pad daou zevez pe dri, hag e koeñvont, hag e c'hlasaont, hag e tarzont; evel skeudou glac'harus, kaset goustad war-du an Hanternoz.



Hag evelato, e chom ar gward strafuilhet e-pad eur pennad en abeg da dra pe dra. Eun doare emgann o sevel en e ene, truez hag heug ouz an den barnet. Hañvalout a ra d'ezañ en deus gwelet an den-se en eun tu bennak, pell 'zo, marteze e brezel an Impalaer.

— Ha pelec'h out bet e-pad ar brezel gant Alamagn? a c'houlenn ouz an den a vo maro bremaik, o sacha war e vilgin.

An den barnet a zigor bras e zaoulagad, a sell ouz ar gward gant amzivin.

— Perak e c'houlennez ?

Adc'hraet ar goulenn, e respont, damvouget e vouez. Servijet en deus, a lavar, war veur a dalbenn.

Emaint en tu-hont da gêr. Atao e pign an hent gant ar menez, oc'h en em rouestla e-barz eur c'hoad kaer. Ne chom ket eur verstad etrezo hag al lazva.

Digalon e tro an den etrezek ar warded.

— Breudeur, n'eus ket a vutun ganeoc'h?

— Aotreet e vo d'it.

Ar gward kosa a ro d'ezañ eun tamm paper hag eur yalc'h c'hlas. Warni eo broudet gant neud gwenn: « *Da Vasia karet, digant Marousia.* »

An den barnet a ruilh ar sigaretenn: e vizied o krena, en eur vresa ar paper.

— Deus 'ta, m'hen graio evidout, eme perc'henn ar yalc'h-vutun.

Butuna a reont o-zri, oc'h alanat ar moged. Kenstrollet startoc'h evel-se, e komzont evel mignoned. An den barnet ivez a zo aesoc'h e zoare, tra m'emañ ar butun o luzia e spered. Ne hañval mui ar soudarded, e ambrougerien d'ar maro, beza ken spontus. Kamma a ra eun tammig gant e c'har gleiz, hag e

klask tizout an douar gant beg e droad hepken. O verzout se, e c'houlenn ar gward kosa, karantezus:

— Petra 'zo gant da droad?

An den gloazet, hep gortoz da soñjal, a ziskler:

— Ruzet em eus va seul da genta, ha bremañ e ra droug d'in. Bloñset eo, moarvat.

— Ret e vefe d'it liena anezañ.

— N'em eus netra d'hen ober. N'em eus ket a vodreou zoken.

— Tenn da votez neuze.

— A zo gwir.

An den barnet a denn buan e votou hag o laka dindan e gazel.

Ar gward kosa a daol eur sell a-gorn ouz ar botou uzet, didalvoud, ha ne lavar grik.

An eil gward a stag da varvailhat:

— Ya, gwella 'c'h eus d'ober eo rimia da droad evel-se. Soñj am eus, pa voemp dilojet gant an Alamaned diouz Przemysl. O kila edomp. Bemdez e rejomp war-dro kant verstad war droad. Ha striz e oa va botou, ken striz hag an diaoul. Ouc'h! Na bourevia a rejont va zreid! Diwada a raent en diwez. An drase a c'hoarvezas, avat, war-dro an nevez-amzer. Ma vije c'hoarvezet en amzer yen... Nou! va zreid a vije bet kollet...

— Mat e lavarez, kollet e vijent bet, eme ar gward kosa oc'h asanti. An dud villiget-se a zo pourvezet mat, zoken e-pad ar brezel, a lavaras ouspenn, o heja e benn en a-dreñv. O vont war varc'h bep gwech...

Hag e stagont da gaozeal diwar-benn ar varc'hegiez. E sioulded ar c'hoad, dindan an neñv ruz-roz, e



tasson moueziou ar wazed, peoc'hus. Ne hañval ket emañ unan anezo o vont da veza stlapet dreist an tornaod bremaik.

Gwall drubuilhet eo ar gward kosa atao, koulskoude. Emañ galloud an emzaverien o vont war gresk bemdez; emaint o kinnig redek etrezek kêr; a-vec'h ma c'hell ar veli a zifenn derc'hel en e sav. Penaos ec'h echuo kement-se? Trubuilhet eo ivez an den barnet. Bremañ, o sellout piz ouz neuz-diavaez an den diarc'hen, e kav d'ar gward ez eo heñvel ouz e vreur-heñ, tremenet e-touez ar Re Ruz. En em zieuba dioutañ buan; e fuzuilha a-raok tizout Savenn an Diaoul.

Moustra a ra e sigaretenn diechu etre e vizied; e deurel a ra a gostez, imoret.

— Kerzit buanoc'h.

Hag o-zri neuze da gerzout a gammedou-soudard.

Trumm, dirazo, e-kreiz ar c'hoad, en eun tu bennak, e klever tennou. Hag ar wazed, war varc'h ha war droad, da sellout an eil ouz egile.

— Petra eo?

Tennou adarre.

Ar wazed war varc'h a ya war-raok a-benn-herr, e-biou d'an den barnet. Unan anezo a c'hell youc'hal d'ar gward war droad:

— Kerzit atao. Ez eomp da welout petra eo.

Ar c'hezeg kentraouet, o chom a-sav, a lamm warraok raktal. Evel al luc'hed e steuziont a-dreñv d'ar gwez. Emañ an uloc'h a-ispilh a-us d'an hent, e-giz eur goabrenn c'hlas-wenn.

An den barnet, o sevel e benn, a sell tro-war-dro. En-dro d'ezañ eur c'hoad, meneziou, oc'h ober sin d'ezañ, doaniet, divuhez. Kent pell e teuio an noz.

Gantañ n'eus nemet daou zen. En em deurel warno war-bouez e holl nerz! astennet e vijent raktal. Neuze, netra d'ober nemet kregi en e fuzuilh, — ha neuze kerzout, digabestr!

Ar menoz o tarza a losk e empenn. Hag ez a kuit. Saouzanet eo bet gantañ; riou en deus; eur gridienn a red war e gorf. Evel a-dreuz d'eur voger deo, e klev mouez ar gward kosa o komz ouz egile.

— Klev 'ta, Anton, lezomp anezañ da vont, — gant an diaoul ma kar. Lezomp e vuhez gantañ.

Chom a reont a-sav o-zri.

— Ha petra lavarimp pa zistroio an daou all?

— Lavarout ez eo tec'het, netra ken. Perak int aet ken buan kuit, o lezel ac'hanomp? Int eo a vo kablus ma tro an traou a-enep d'imp.

— Evidoun-me ne ran forz. Te eo ar c'hosa.

An den barnet a skuiz e empenn hep tizout meiza. Ne c'hell ket ar geriou a glev en em renka en e benn; trei hag en em wea a reont evel tousegi damvaro. Eun dra a zo sklaer: emañ an daou-se o klask ober goap.

Ar gward kosa a dro war-du ennañ:

— Kae kuit!

— Da belec'h?

— 'Lec'h ma karez.

An den barnet, o c'hrigoñsat e zent, a leñv:

— Tenna a reot.

— Ne dennimp ket.

— Touit!

— Tan an diaoul! Bremañ e fell d'ezañ hol lakaat da doui! Te 'gav d'it omp deut amañ netra nemet evit pourmen ganit! Kae kuit, ha buan! Klevout a rez?



Ne finv ket an den barnet. Menel a ra eno, abafet, seizet gant ar spouron.

Ar gward kosa, droug ennañ, a sav e fuzuilh diwar e skoaz, dare da skei.

— Ma ne fell ket d'it mont kuit, e pegin an dramañ ez kof!

Ha trumm, o tamserri e zaoulagad, e ra daou gammed en a-dreñv hag e vransell kanol e fuzuilh.

An den gwisket fall a gerz diwar an hent, o ter-c'hel e sell luziet war ar fuzuilh buket outañ. E pep dourn en deus eur votez, gwasket start ouz e vruched evel eun teñzor. Ne glev ket trouz e gammedou, sioul hag eveziek evel re eul louarn. Ne oar ket, pe o pellaat emañ, bountet gant ar spont, pe daoust hag an douar ez eo a zo o neuial dindanañ. Ne wel, nag ar soudarded nag ar c'hoad, nag ar meneziou, nag an oabl o teñvalaat. Emañ ar bed-holl serret e-barz genou bihan ar fuzuilh, deut d'eur saotrig du. Ken sec'h eo e deod hag eun tamm pilhou bennak. E-touez blevennou e varo hag e vourrenn e stlak e zent, evel taget trumm gant eur c'hoarz izel, hag e sut e vouez raouliet:

— Tenna... a... reot...

Neuze e tro kein, ez a buanoc'h, o skrija hag o sellout a-lies en a-dreñv. Ar gward kosa, o starda e zremm ouz fust prenn ar fuzuilh, a chom en e sav, damstouet, skournet ha morzet. Biza a ra ar c'hlopen a steuz, hep gouzout ha truez pe gasoni en deus ouz an den. Emañ e vizied war an tenn-tan. N'en deus ken d'ober nemet tenna, hag an den en deus lezet da dec'hout a gouezo hag a ruilho gliziennek war an douar. E youl a horell, avat, e-giz skudellou eur ventell: ne fell ket d'ezañ laza, hag evelato, bre-

mañ m'en deus bizet eun dra bennak, diaes eo en em virout a denna. Distigna a ra e nervennou gant eur youc'hadenn a gounnar:

— Hast afo 'ta, boued an ifern!

Ar prizoniad a lamm war-raok, evel tizet gant eun taol-skourjez, ha tiz warnañ, ken buan ha ma c'hell, o treuzigella hep ezomm.

Ar warded a c'hortoz eur pennad, a red en tu enep, o tiskarga o fuzuilhou en aer.

Emañ ar c'hoad o hekleoi gant tennou.

*Hervez*

A. NOVIKOV-PRIBOI.

# Enklask diwar-benn Stad ar Brezoneg e 1928

## PENNAD KENTA

*Eun Damskeud eus Istor ar Brezoneg*

### I. — BEVENN AR BREZONEG

Komzet eo bet ar brezoneg gwechall en eun darn vras a Vreiz-Uhel. En 9-vet kantved, war a greder, ez ae ar vevenn etre an diou yez, brezoneg ha galleg, eus genou ar stêr Gouesnon betek genou al Liger, damdost e-keñver Pembro.

En eskopti Dol, nemet e korn-bro Antren, ne gomzed neuze nemet brezoneg. Hevelep tra en eskopti Sant-Malo. En eskopti Roazon, avat, e komzed galleg, nemet war-dro Hede, Mordel, Mesag ha Foujere. Darn eus eskopti Naoned a oa er vro vrezonek, pa dremene ar vevenn e-kichen Konkerel, Gavr, Blen, Bouvron ha Kambon, da dizout al Liger e Doñjez.

Er c'hornog d'ar vevenn-se, brezonek eo eun darn vras eus an anoiou-lec'h.




War a greder ivez, en 12-vet kantved, ez ae ar vevenn eus ar Rañs betek ar Wilen.

War eur gartenn eus ar 17-vet kantved, e weler treset ar vevenn etre an diou yez. Mont a ra eus Binig betek Kastelodren, o lezel Lanlon e Breiz-Izel; ac'hano e tremen er c'hornog da Gintin, da Loudieg, da Rohan ha da Borc'hoed; redek a ra a-stur gant ar stêr Oud, o chom war-dro 25 kilometrad er c'hornog d'ezi. Tizout a ra goude kember an Oud hag ar Wilen. Ac'hano e kerz da Herbignag ha dre Wenrann, da echui war c'henou al Liger etre Eskoublag hag ar Pouligen.

War eur gartenn a 1711, e teraou ar vevenn eun tammig er c'hornog da Sant-Ke (e-tal Sant-Brieg), da vont betek Lanlon (lakaet e Breiz-Uhel), o lezel e Breiz-Izel Goudelin, Kastelodren, Plagad. Ac'hano a-dreuz da goad Lorjez betek Sant-Alar-war-an-Oud, o lakaat Uzel e Breiz-Izel. Neuze e heuilh damdost ar





stèr betek e-kichen Rohan. Lakaat a ra Rohan, Sant-Goneri, Karkadeu, Krec'hin, Redeneg, Seren, Tredion, Molag, Kistreberc'h ha Peol e Breiz-Uhel, da echui war ar Wilen e-keñver Sant-Dole.

N'eus ket nemeur da fiziout en eil kartenn-mañ.

E gwirionez, n'eus bet betek-hen nemet eun en-klask graet a-zevri ha dellezek a fiziañs, an hini graet gant P. Sébillot e 1878 ha reizet e 1886.

Setu amañ berr-ha-berr ar vevenn merket gantañ:

Plouc'ha, *Plourc'han,* Plian, *Tregidel,* Tresigne, Bringolo, *Plagad,* Sant-Yann-Kerdaniel, Lanrodeg, *Bosko,* Sant-Fiakr, Sant-Gweltaz, *Ar Vourc'h-Koz,* Korle-Uhel, Korle, *Sant-Maeg, Sant-Jili-Kozvarc'had,* Mur, Sant-Koneg, *Sant-Karadeg, Hemouster,* Kroezañ-veg, *Sant-Goneri, Geltaz,* Noal-Poñdi, Kerforn, *Regini, Radeneg,* Sant-Eleustr, Begnen, *Gwec'heno,* Sant-Yec'han-Brevele, *Plumeleg,* Plodren, *An Elwen, Langroez,* Sulnieg, *Berrig, Noal-Muzilhag, Muzilhag,* An Ambon.

Ar c'humuniou moulet e lizerennou stouet a veze ar galleg ar yez ar muia komzet enno. Ar brezoneg a veze ar muia komzet er re all.

E sell eus ar prezegerez en iliz, setu amañ an daolenn roet gant Sébillot:

*Brezoneg hepken:*

Plian, Sant-Yann-Kerdaniel, Lanrodeg, Sant-Fiakr, Korle-Uhel, Korle, Kroezañveg, Noal-Poñdi, Kerforn, Sant-Eleustr, Begnen, Sant-Yec'han-Brevele, Sulnieg, Berrig.

*Brezoneg ha galleg:*

Bringolo, Sant-Maeg, Sant-Jili-Kozvarc'had, Mur, Sant-Koneg, An Elwen, An Ambon.

*Galleg hepken:*
Treveneg, Plourc'han, Tregidel, Plagad, Bosko, Sant-Gweltaz, Ar Vourc'h-Koz, Sant-Gwen, Hemouster, Sant-Goneri, Geltaz, Regini, Radeneg, Gwec'heno, Plumeleg, Tredion, Langroez, Noal-Muzilhag, Muzilhag.

## II. — AN DIOU YEZ KENVER-HA-KENVER

N'eo bet ar brezoneg yez an holl, yez ar werin kenkoulz ha yez an uhelidi, nemet betek an 10-vet kantved, war a greder. Ne ouzer ket, avat, ha komzet e veze ar brezoneg dre-holl diouz tu ar reter, war an dachenn a dlee diwezatoc'h beza adc'hounezet gant ar galleg.

Ar galleg a lakaas e droad e Breiz-Izel en 10-vet kantved, goude distro an uhelidi vrezon, bet harluet diouz o bro gant aloubadegou an Normaned. Divrezonekaet hag estrenaet e oant bet en o harlu. Degas a rejont ganto giziou ha yez ar C'hallaoued. Diwar neuze, e vevas diouz yez en hor bro, kichen-ha-kichen: ar brezoneg, yez an dud izel ha dizesk: ar galleg, yez an dud uhel ha desket, diwezatoc'h, yez ar mererez-bro hag ar skoliou.

Diaes eo gouzout da vat doare an diou yez a-hed ar c'hantvedou: nemet, tra ma talc'he ar bobl war ar maez d'ar brezoneg, e kemere muioc'h-mui ar vourc'hizien ha pobl ar c'hêriou ar pleg komz galleg. A-zivout se e vefe ret sevel eun enklask piz, a chom c'hoaz da ober. Hep nebeut a var, betek diwez an 18-vet kantved, ne gleved e Breiz-Izel nemet brezoneg war ar maeziou, daoust ma ouie an uhelidi, ar veleien hag eun nebeut tud desket ar galleg, mat pe fall. Er c'hêriou, e kleved galleg gant an uhelidi, ar vourc'hizien, ar gargidi, hag ar vourc'hizien binvidik; brezoneg dreist-holl gant ar bobl hag ar varc'hadourien vihan, a dlee koulskoude gouzout eun tammig galleg, ha zoken komz etrezo eur wech an amzer er yez-se.



Eun elfenn nevez a zeuas e buhez Vreiz en 19-vet kantved, gant tri zra dreist-holl.

1. Engouestlerez ar Vrezoned yaouank a-viliadou en armeou hag e merdeadurez-vrezel Bro-C'hall.

2. Skignerez ar skoliou, ma veze roet enno an deskadurez e galleg.

3. Alouberez Breiz gant beajourien hag hañvourien, stankoc'h-stanka.

Adalek an 19-vet kantved e tesk ar bobl diwar ar maez ar galleg. En doare ma ne gaver ket kalz a vrezonegerien hizio na ouzont ket balbouza eun dra bennak e galleg. Ouspenn se, n'eo ket er c'hêriou hepken, hogen ivez er c'hêriadennou m'eo deut ar boaz da gomz galleg.

## EIL PENNAD

### *Danvez an Enklask*

Enklask *Gwalarn* a zo an enklask kenta graet dre Vreiz-Izel a-bez, parrez dre barrez, da c'houzout stad ar brezoneg. Poueza a rankomp, a-raok pep tra, war an dra-mañ: n'eo na klok na resis. Eun enklask klok ha resis a goustfe kalz muioc'h eget ma c'hellfemp dispign. Hag e renkfe ouspenn beza graet gant eur gouarnamant, pe gant eun ensavadur bennak skoaziet gant eur gouarnamant. War an dachenn-se, evel war meur a dachenn all, n'hon eus netra da c'hortoz digant gouarnamant Bro-C'hall.

Ret e oa d'imp eta ober eun enklask dre vras, diazezet start a-walc'h evelato. Setu aze penaos e rejomp 'hor menoz goulenn stad ar brezoneg en iliz. En ilizou, evel ouzer, e vez graet gant yez ar barrezianiz. Evel-se, skeudennet e vez implij ar yezou en eur barrez gant implij ar yezou er prezegerez hag er c'hatekiz.

Paperennou a voe moulet eta (e galleg), o tiskleria hen dezo, gant ar pevar goulenn-mañ:

1. *E pe yez e vez prezegennet an aliesa er barrez?*

2. *Ma vez prezegennet en diou yez, pehini eo a vez implijet an aliesa?*

3. *E pe yez e vez graet katekiz?*

4. *Ma vez graet katekiz en diou yez, pe gatekiz eo an darempredeta ha darempredet gant piou?*

*(Da genderc'hel).*

# Penaos Niveri e Brezoneg ?

O skriva diwar-benn stad ar brezoneg en e barrez, e skriv d'imp meur a unan a kemer ar vrezonegerien ar pleg da niveri e galleg, dreist-holl en niverou uhela. Betek beleien a glever o lavarout hep tamm mez en iliz: *pajenn swasan-keñs* e-lec'h *pajenn pemzek ha tri-ugent.*

Hervez darn, — ha gwir e tle beza, — diouz ar skol e teu ar pleg-se. Boazet e vez ar vugale da jedi e galleg e-pad c'houec'h pe seiz vloaz, hag e viront ar boaz-se.

Hevelep tra a c'hoarvez e Kembre: tud ar werin a gav gwelloc'h jedi e saozneg eget e kembraeg.

D'am meno, n'eo ket ar skol hepken a zo kablus. Hogen ivez diaested ha rouestlusted an niveri er yezou keltiek. Evidomp-ni, Breiziz, niveri a reomp, hanter hervez giz ar Gelted koz, hanter hervez giz ar C'hallaoued.

Ha setu:

1. Ne glot tamm ebet hon doare-niveri ouz hon doare-arouezia: 245 a vez lavaret *daou c'hant pemp ha daou-ugent:* (2 × 100) + 5 + (2 × 20).

2. Daou zoare a zo a-wechou da lavarout an hevelep niver: 182 a c'hello beza *kant daou ha pevar ugent:* 100 + 2 + (4 × 20), pe *daou ha nao-ugent:* 2 + (9 × 20).

3. A-wechou all ez eo gwasoc'h: n'eus doare resis ebet da lavarout eun niver: 35.000 a vo lavaret gant darn *pemp mil ha tregont* (a c'hell beza kammgemeret evit 5.030, *pemp mil tregont*). Gant darn all e vo lavaret *pemp ha tregont mil.*

4. Luzietoc'h c'hoaz e teu ar gudenn, pa 'z eus eun ano war-lerc'h an niver, hag ivez pa ranker stumma eun niver-petvedi pe eun niver-kevrenna. Ha lavaret e vo ar *pempvet mil ha tregont*, pe ar *pemp milvet ha tregont*, pe ar *pemp mil ha tregontvet*, den ne oar. Sellout a-zivout-se levr an Ao. Ernault, « A-zivout Istor ar Brezoneg », p. 16-18. Hogos ken lies a zoareou-niveri a zo hag a barreziou e Breiz-Izel.

▼

**Penaos, avat, lakaat urz e traou ken rouestlet?**

D'am meno, adstumma an doare-niveri, hervez ma ra Kembreiz en o skoliou. Er c'hiz end-eeun m'o deus kemeret ar pleg da lenn 376 *tri chant, saith deg a chwech*, (Sellout Yezadur J. Morris-Jones, p. 80), lavaromp *tri c'hant, seiz dek, c'houec'h.*

An daolenn-mañ a roio diazez an doare-niveri adnozet:



| | | |
|---|---|---|
| 1. unan | 10. dek | 100. kant |
| 2. daou (diou) | 20. ugent | 200. daou c'hant |
| 3. tri (teir) | 30. tregont | 300. tri c'hant |
| 4. pevar (peder) | 40. daou-ugent | 400. pevar c'hant |
| 5. pemp | 50. hanter-kant | 500. pemp kant |
| 6. c'houec'h | 60. tri-ugent | 600. c'houec'h kant |
| 7. seiz | 70. seiz dek | 700. seiz kant |
| 8. eiz | 80. pevar-ugent | 800. eiz kant |
| 9. nao | 90. nao dek | 900. nao c'hant |

1.000. mil

En doare ma vo lennet 357.892: *tri c'hant, hanter-kant, seiz mil; eiz kant, nao dek, daou*, ken eeun ha tra.

Ha 422-vet: *pevar c'hant, ugent, daouvet.*

▼

Anez e vefe gwell ganimp mont berroc'h c'hoaz, ha lenn, hervez giz ar Saozon, 3.704: *tri-seiz-o-pevar.*

R. HEMON.

# Skrid-danevell a-zivout ar Skol dre Lizer

1. Padet he deus kenta Skol dre Lizer *Gwalarn* adal miz-du 1928 betek miz-c'houevrer diweza. 23 den o doa lakaet o ano, 20 paotr ha 3 flac'h, tud yaouank an darn vuia anezo. Eur 15 bennak o deus kaset labouriou bep gwech. 3 pe 4 anezo a oa ar brezoneg yez o c'havell. Ar re all o doa desket dreist-holl el levriou.

2. Al labouriou, hep beza mat-mat peurliesa, a zo bet madik a-walc'h. Dibaot a wech ez eus bet lakaet notennou izeloc'h eget an notenn-greiz (10).

3. Ar skolidi o deus labouret gant poan hag aked peurliesa. Eun nebeut labouriou a zo bet, avat, graet re vuan. Bep gwech, eur 4 pe eur 5 bennak a zo degouezet re ziwezat.

4. Eus an tri labour da sevel e pep poelladenn, ar gwella eo bet troidigez ar brezoneg e galleg (notennet peurliesa etre 14 ha 19). Hogozik an holl a veiz ar



brezoneg mat-tre. Divalo eo ar galleg meur a wech, e-keñver ar geriou, ar yezadurez, kenkoulz hag an doare-skriva. Diouiziegez pe zismegañs? N'omp ket evit lavarout.

5. Troidigez ar galleg e brezoneg a zo bet ar gwasa (notennet peurliesa etre 10 ha 15): troiou gallek ha faziou a bep seurt. Ha koulskoude, marzus eo gwelout pegen mat o deus studiet darn eus ar skolidi ar brezoneg lennegel, ha pegen akuit eo darn da zispiega e brezoneg eeun ha resis war eun dro traou dic'hallus da drei diouz ar sell kenta. Pa vez ret, avat, kroui geriou nevez, krouet fall e vezont alies.

6. Gwelloc'hik eo bet ar pennad-displegerez e brezoneg (notennet peurliesa etre 11 ha 16). Darn eus ar pennadou-se, dudius ha reiz-kenañ, a c'hellfe beza moulet.

7. A-zivout ar faziou:

a/ *geriou.* — nebeut a faziou, geriennou treuzimplijet, lod kutuilhet dibreder er geriaduriou.

b/ *yezadurez.* — tri rummad bras a faziou:

*ar c'hemmaduriou* a hañval beza eur skoilh evit ar skolidi, zoken ar re o deus desket ar yez a vihanik.

*implij an araogennou: da, diouz, diwar, digant, eus, ouz* a vez graet ganto hep tamm diforc'h gant eun darn vras eus ar skolidi.

*furmou ar verb beza : emañ, eo, eus, bez* treuzimplijet.

k/ *doare-skriva.* — n'eo ket ken mat an doare-skriva hag e c'hellfed gortoz diouz tud o deus desket ar brezoneg lennegel. Nebeut, evit gwir, a ra gant stummou trefoet. Ne daolont ket, avat, a-walc'h a evez ouz ar reizskrivadur.

8. Hervez an Ao. Vallée, en deus bet ar vadelez, hag heñ klañv, da reiza an hanter eus ar poelladennou gant muioc'h a aked eget m'o doa lakaet darn eus ar skolidi d'o sevel, ez eo aet al labouriou war wellaat. Ali oun gantañ, nemet evit pez a sell ouz daou pe dri skoliad.

9. Evel ma lavaromp e-lec'h-all, 3 pe 4 eus ar skolidi a c'hell diwar bremañ sevel hag embann skridou e brezoneg, ya gant ma kendalc'hint start da labourat.

Ar re all o deus c'hoaz kalz da zeski. O alia a reomp da gaout spi, da lenn ha da skriva (ha da gomz ma c'hellont!). Deut mat e vint ma karont heulia hon eil Skol dre Lizer.

R. H.

# Mennad ar Skol dre Lizer

Abaoe pell amzer e sav eur gudenn dirazomp·

Seul vui ez eomp, seul vui e kresk hol labour. Eul labour spontus, sammus, bemdez o vont war vrasaat evel pep tra yac'h ha yaouank, hep ehan nag astal na paouez ebet.

Ha setu ma welomp, braouac'het, — eur ger re greñv n'eo ket, — an deiz o tostaat ma ne c'hellimp ket kenderc'hel: trec'het gant hon trec'h.

Aner eo lavarout d'imp: ezomm ebet mont ken buan. Lezenn ar vuhez eo: kreski pe vervel. Daoust d'imp-ni hon-unan e kresk *Gwalarn,* daoust d'imp-ni eo diwanet *Kornog,* daoust d'imp-ni ec'h embannomp levriou stankoc'h-stanka. Kaset omp gant dasorc'hidigez Vreiz, evel eur maen o ruilha gant tor eur menez. Ne c'hellomp ket ober a-hend-all.

Pe neuze, mont war ziskar.

Pe neuze, mont da get.

Ha sed an enkrezusa-holl:

Kresket en deus al labour. Hogen niver al labourerien n en deus ket. E-pad pevar bloavez omp bet pemp pe c'houec'h o skriva hag o labourat e pep doare evit *Gwalarn*. Pemp pe c'houec'h: atao an hevelep re.

Kalz tud hon eus kavet da zont da c'houlenn ouzimp, eur wech ar mare, penaos e oa kont ganimp. Da gemer war o skoaz, avat, darn pe zarn eus hor c'harg, n'hon eus kavet nikun.

Pa lavaran nikun, e fazian: unan a zo deut nevez 'zo davedomp, hag en deus graet evidomp labouriou dister, kenkoulz ha labouriou pouezus. Ra vo trugarekaet amañ a greiz kalon.

Ne c'hellomp ket, avat, chom a-sav e-kreiz an hent. An dud a c'hellfe hon harpa, n'eo ket peurliesa ar youl vat a ra diouer d'ezo, hogen kentoc'h: ne ouzont ket, disfiziañs o deus outo o-unan. Nag a dud o deus respontet d'imp, pa c'houlennemp diganto sevel eur pennad e brezoneg a-zivout an dra-mañ-dra: n'oun ket barrek, ne ouzon ket ar yez mat a-walc'h.

En abeg da se hon eus savet ar Skol dre Lizer.

Arabat kredi, evel darn, hon eus graet ar skol-se hepken da lakaat eun nebeut tud da zeski gwelloc'h ar brezoneg. Da gavout skrivagnerien ha kenlabourerien, ne lavaran ket. Da harpa an dud e oa hep mar, hogen ivez. d'en em harpa hon-unan dre o lakaat d'hon harpa, — da lavarout eo, o lakaat d'ober labour talvoudus evit Breiz.



Pa lavaromp skrivagnerien, aes eo meiza n'eo ket tud gouest da sevel romantou, peziou-c'hoari ha barzonegou a vennomp lavarout. Ma 'z eus anezo e-touez hor skolidi, gwell a se.

An dra a vennomp kaout eo skrivagnerien gouest da ober gant ar yez da sevel levriou bugale, levriou gouiziegez pe damouiziegez zoken, d'hon harpa da aoza geriaduriou, levriou-studi ha labouriou yezoniez. Berr-ha-berr, tud da genderc'hel gant an ero hon eus boulc'het: sklerijenna hag uhelaat spered pobl Vreiz dre he yez.

Ha kavet hon eus ar pez a glaskemp ?

Ya.

Evit ar skol genta, tri pe bevar da vihana, ouspenn beza gouest, a ziskouez beza tuet da labourat evit Breiz.

Staget o deus d'hen ober, hag en niverenn-mañ end-eeun e kavor skoueriou eus o labour.

Evito dreist-holl eo graet ar pennad da heul:

***Evit Kenlabour speredel ar Vrezonegerien desket.***

# Evit Kenlabour speredel tud desket Breiz

1. Al labour boulc'het gant *Gwalarn* a zo graet dreist-holl evit ar bobl. Hogen rankout a ra beza bleniet ha sevenet gant tud desket.

2. Graet eo bet betek-hen gant harp eun nebeut tud hepken. Re vras e teu, avat, al labour; re ec'hon an dachenn da zifraosta. Ret eo d'imp boda eur bern tud en-dro d'hol labour.

3. *Perak o boda?*

O veza ma ranker labourat a-gevret ha gant urz. Ne dalv mui hizio labourat pep unan diouz e du. Da c'houzout petra a zo talvoudus d'ober, da gavout heñchadur, skoazell, levriou, da embann al labouriou graet, e rank pep unan ober emgleo gant ar re all.

4. *Piou a c'hell kenlabourat?*

An holl dud desket o deus studiet mat a-walc'h ar brezoneg lennegel. Kenlabourerien *Gwalarn*, skolidi wella ar Skol dre Lizer, ha re all ma 'z eus.



5. *Peseurt labouriou a zo d'ober?*

Tri rummad labouriou dreist-holl:

a / levriou evit ar vugale.

b / levriou gouiziegez.

k / labouriou da wellaat ha da zerc'hel a-ratre ar brezoneg lennegel.

6. *Petra a zo bet graet?*

Setu amañ roll al labouriou war ar stern:

*Rummad a.* — Eul levr skeudennet gant G. Th. Rotman, roet da drei e Brest.

Eul levr all, « *Levr al Loened* », roet da sevel e Sant-Brieg hag e Douarnenez, da skeudenna e Brest.

*Rummad b.* — Eul levr mentoniez, da veza graet e Paris.

Eul levr banngelaouerez, da veza savet e Roazon.

Eur « *Yezadur Berr ar C'hembraeg* », da veza savet e Sant-Brieg.

*Rummad k.* — Labouriou disheñvel da glokaat « *Geriadurig Brezonek-Gallek Gwalarn* », da aoza eur « *Geriadurig Gallek-Brezonek* », da zastum pe da sevel geriaduriou gouiziegezel ha micherel, e Brest hag e Roazon.

7. *Penaos mirout an dra beo?*

Dre lakaat darempredou da vont en-dro etre al labourerien. Dre en em voda daou pe dri an aliesa ar gwella da labourat. Dre sevel a vare da vare an « *deveziou brezonek* » hon eus meneget en hon niverenn diweza.

# Eur Pennad Strilhouriez

**1. — Teir Stad an Danvez**

a/ *Korfou fetis.*

Setu amañ eur maen. Hen derc'hel a ran etre va bizied, hen lakaat war an daol, hen starda gant va dourn. Ne gemm, nag e furm, nag e vent: eur *c'horf fetis eo.* Eur gwenneg, eur reolenn, eur bluenn a zo korfou fetis.

b/ *Gleborennou.*

Setu bremañ eur werenn. En he c'hichen, eur voutailh, dour enni. Dinaouomp dour eus ar voutailh-se e-barz ar werenn. Ne gemm ket an dour e vent, hogen kemer a ra furm ar werenn, evel m'en doa kemeret furm ar voutailh, evel ma kemerfe furm an holl listri ma vefe lakaet enno. Dour a zo eur *c'hleborenn.* Gwin, laez, eoul, a zo gleborennou ivez.

k/ *Aezennou.*

Bez' e c'hoarvez na grog ket mat an tan, ha divogedi a ra ar fornigell. Moged a leugn afo ar gambr-skol, ha ma tigoran eur prenestr, en em astenn a ra er-maez: an *aezennou* oc'h ober ar moged-se a glask dont d'eur vent brasoc'h-brasa. Hevelep tra evit



an holl aezennou. Aer, nitraez, trenkgan, dourgan, hag all, a zo aezennou.

**2. — Kemmaduriou Stad**

Kemeromp eur skournenn. Eur c'horf fetis eo. Lakaomp-heñ war eur plad er gambr-skol: n'eo ket pell hep mont e dour. Lavaret e vez neuze: *teuzi* a ra. Tremen a gorf fetis da c'hleborenn a anver *teuzidigez. Bevezidigez,* pe *dispennidigez* a vez graet eus teuzidigez eur c'horf fetis en eur c'hleborenn bennak (holen en dour, da skouer).

Tennomp bremañ an dour eus ar plad ha lakaomp-heñ war an tan: e-berr e sav diwarnañ eul latarenn, anvet aezenn-dour. Ar c'hemmadur a zour da aezenn-dour a vez anvet *diaezennerez.* Miret eo an ano a *aezennadur* d'ar mont-se, gorrek, kuit a dommder (glao a-ziwar douar, da skouer). Birvi a ra dour ma tommer muioc'h, ha neuze ec'h en em zistag kalz muioc'h aezenn-dour.

A-hend-all, ma tastumer an aezenn-dour war ar plad yen, buan e vez goloet hemañ gant bannou dour: emañ an aezenn-dour o *c'hlizenni.* Eur *glizennadur,* pe eur *c'hleboridigez* eo an doareenn-se. An holl ac'hanoc'h a oar ivez ez a dour da skourn. *Skournidigez* pe *fetizidigez* eo.

Pep korf a c'hell, evel an dour, tremen a gorf fetis da c'hleborenn ha da aezenn, hag en-enep, gant ma vo gellet e domma pe e yenaat a-walc'h.

**3. — Korfou-elfenn ha Korfou-kemmesk.**

Kement korf a zo, ne vern e pe stad e vez, a vez renket pe gant ar *c'horfou-elfenn,* pe gant ar *c'horfou-kemmesk.* Kenaozet eo ar *c'horfou-elfenn,* nemet

eus eun elfenn hepken. Da skouer, sulfur, houarn, bevarc'hant, trenkgan, hag all. *Korfou-kemmesk* a zo kenaozet eus kengejaduriou elfennou, da skouer, kleiz, raz, dour, pri, hag all.

**4. — Evit ar Mestr. Taoliou-arnodi.**

Diskoueza mein, dour, flourdourenn voutin, bevarc'hant, houarn, kouevr, arc'hant. Devi eun tamm paper bennak war eur plad. Birvi dour. Arnod Tyndall, o tiskoueza nerz-emastenn an aezennou. Diskoueza eun ijin-strilha.

GW. BERTOU.

# Eur Pennad Mentoniez

*Ar pennad-mañ a zo tennet diouz eul labour a dle beza embannet e levraoueg « Gwalarn ».*

PARELEZ AN TRIC'HERN

Tri doare penna parelez an tric'hern a zo:

*Kenta doare. — Daou dric'horn a zo par p'o deus eur c'horn par etre daou du par en eil hag egile.*

Bezet ABK ha DEF. Setu amañ ar martezeadou:

B = E
AB = DE
BK = EF

An daou dric'horn a zo par:

Lakaomp DEF war ABK, en doare ma vo DE war AB, a zo par d'ezañ, D war A, hag E war B. O veza m'eo ar c'horn E par d'ar c'horn B, EF en devo an hevelep stur gant BK, hag o veza m'eo par an daou du-se, F a gouezo war K end-eeun.




An daou du DF hag AK, d'ezo an hevelep pennou, a gengloto penn da benn, ha dre se hon eus diskouezet e c'hell an daou dric'horn kenglota: da lavarout eo, par ez int.

*Eil doare. — Daou dric'horn a zo par p'o deus eun tu par etre daou gorn par en eil hag egile.*

Martezeadou:

AK = DF
A = D
K = F

An daou dric'horn a zo par:

Lakaomp c'hoaz DEF war ABK, DF o kenglota gant AK, a zo par d'ezañ. O veza m'eo D par da A, DE en devo stur AB, hag E a gouezo war eur poent eus AB. En hevelep doare, o veza m'eo F par da K, FE en devo stur KB, hag E a gouezo war eur poent eus KB. Hogen, ne c'hell ket E beza war eun dro war AB ha war KB hep beza er poent B, ma en em drouc'h kenetrezo an diou eeunenn AB ha KB. Ar poent E a gengloto eta gant B, hag an daou dric'horn a gengloto an eil gant egile: par int eta.



*Gwirienn. — **Pa vez daou du par e daou dric'horn, ha pa vez ar c'horn-etre er c'henta tric'horn brasoc'h eget ar c'horn-etre en eil tric'horn, brasoc'h eo trede tu ar c'henta eget trede tu an eil.***




Bezet an daou dric'horn ABK, A'B'K', enno:

AB = A'B'
BK = B'K'
ha B brasoc'h eget B'.

Diskouezomp ez eo:

AK brasoc'h eget A'K'.

Lakaomp A'B'K' war ABK, en doare ma kengloto A' B' gant AB, a zo par d'ezañ. O veza m'eo ar c'horn B' bihanoc'h eget B, B'K' a vo e diabarz ar c'horn B, war BK", hag A'K' war AK".

A-walc'h eo bremañ diskouez ez eo AK brasoc'h eget AK".

Tresomp BD, hanterer ar c'horn KBK"; an daou dric'horn, BDK, BDK" o deus dre o zresidigez hag

hervez hor martezeadou eur c'horn par e B, etre daou du par en eil hag egile (BD boutin ha BK" = B'K' = BK). An daou dric'horn-mañ a zo par eta (en abeg d'ar c'henta doare), ha DK" = DK.

Hogen, en ADK" :

(AD + DK") brasoc'h eget AK".

O veza m'eo DK" par da DK :

(AD + DK) a zo brasoc'h eget AK".
Hogen, AD + DK = AK.

Dre se :

AK a zo brasoc'h eget AK".

Da lavarout eo :

AK a zo brasoc'h eget A'K'.

**P. O. A.**

*Enepvennadenn. — Pa vez daou du par e daou dric'horn ha pa vez trede tu ar c'henta brasoc'h eget trede tu an eil, ar c'horn enebek er c'henta a zo brasoc'h eget hini an eil.*

Ma vefe B bihanoc'h eget B', an tu AK a vefe bihanoc'h eget A'K', ar pez a vefe a-enep d'ar martezead.

Ma vefe B par da B', par e vefe an daou dric'horn, ha neuze hor befe:

AK = A'K',

Ar pez a vefe c'hoaz a-enep d'ar martezead. Ar c'horn B ne c'hell ket eta beza, na bihanoc'h eget B', na par d'ezañ: brasoc'h egetañ eo eta.

*Trede doare. — Daou dric'horn a zo par pa vez an tri zu par en eil hag egile.*






Setu amañ ar martezeadou:

AB = DE
BK = EF
AK = DF

An daou dric'horn a zo par:

O veza m'eo BA ha BK par da ED hag EF, ret eo d'ar c'horn B beza par d'ar c'horn E. Ma ne vefe ket, neuze n'hor befe ket:

AK = DF (enepvennadenn a-raok),

Ar pez a vefe a-enep d'ar martezead.

O veza m'eo par B hag E, ABK ha DEF o deus eur c'horn par etre daou du par en eil hag egile. Hervez ar c'henta doare ez int par eta an eil d'egile.

*Notenn. — E daou dric'horn ez eo an tuiou par en eil hag egile enebek d'ar c'hern par en eil hag egile. N'hon eus nemet kemer an tri doare vit hen gwelout splann.*

**H...**

# Ar Simbol

Ne c'hellimp ket ober kenta arnodennou ar Simbol ken abred ha m'hor bije karet. Ret e vo d'imp gortoz betek an hañv.

## HON EIL SKOL DRE LIZER

Hon eil skol dre lizer, savet evel an hini genta, a zeraouo war-dro ar 15 a viz-ebrel. Dek sizun e pado; dek poelladenn a vo d'ober.

Degas a reomp da goun ar reolenn:

1) Da heulia ar « Skol dre Lizer » e vo ret beza koumanantet da *Walarn*. Ar re n'int ket pinvidik a-walc'h da goumananti a c'hello beza degemeret koulskoude, war o goulenn.

2) Pep poelladenn a dleo beza kaset gant ar skoliad a-benn an deiz merket ha d'ar chomlec'h merket.

3) A-unan gant pep poelladenn kaset e tleo ar skoliad lakaat:



a) eur golo-lizer gant e chomlec'h skrivet warnañ.

b) pevar real timbrou evit ar mizou.

4) Da lakaat e ano war roll ar skolidi, e tleor skriva da *Walarn*, en eur venegi e oad, e vicher hag e chomlec'h, ha lakaat e-barz e lizer eiz real timbrou evit ar mizou.

Skriva e brezoneg ar c'henta ar gwella da ***Walarn***, B. P. 75, Brest. Respont ebet ne vo graet d'al lizerou skrivet e galleg.

# Brezoneg ar Vugale

I. — LEVRIOU DA REI

Degas a reomp da soñj d'ar veleien, d'ar vistri-skol, h. a., e c'hellomp kas d'ezo, evit netra, levriou da rei d'ar vugale: *Prinsezig an Dour* (evit Bro-Wened: *Prinsézig en Deur*), *Per ar C'honikl*, *Plac'hig Vihan ar Mor*.

II. — LIZIRI

E-touez al liziri niverus hon eus bet digant beleien ha mistri-skol hor boa kaset d'ezo levriou evit ar vugale, e tibabimp daou da lakaat dindan sell lennerien *Walarn*, o veza ma skeudennont mat a-walc'h ar re all.

Ar c'henta, digant an Ao. J. Herri, eus skol I. V. ar C'hreiz-kêr e Kastell-Paol:

*« Degouezet eo ganin ho lizer hag al levriou hoc'h eus bet ar vadelez da zegas d'in evit dibab. Lavaret em eus d'am paotred ho poa soñj degas d'ezo levriou evel Kalanna, hag em eus goulennet diganto pehini a gavomp ar gwella... Holl e karfent kaout Prinsezig an Dour...*

*Bremañ p'am bo levriou, e rin skol diou wech ar sizun hag e tisplegin d'ezo Prinsezig an Dour. Mantrus eo pegement e karont ar brezoneg...*



*Ma kendalc'h ar re yaouank war an hent-se, ar brezoneg n'eo ket maro c'hoaz... pell ac'hano. »*

Egile, digant an Ao. V. Le Bozec, rener Skol ar Galon-Sakr e S. Nikolaz:

*« Da genta, trugarez, en ano hor skolidi, evit ho levriouigou ken brao. Setu amañ an implij am eus graet anezo. Pa reomp eul lennadeg, eul levr a vez roet da bep bugel, pe unan etre daou. Evel-se, e-pad ma lennan, me va-unan, goustadik hag a vouez uhel, ar vugale a c'hell heuilh war al levr hag ober anaoudegez gant ar geriou nevez pe gant stumm nevez eur ger bennak. Ar skeudennou dreist-holl a vez kavet brao. N'eus ket eun toullad geriou da ziskleria, dre m'emaint hogozik holl anavezet. Ar geriou nevez a zo buan desket, hag eur wech desket, desket evit mat. « Antronoz, edo, morse » hag « atao » a zo distaget bremañ gant an holl kerkoulz hag e Kastell-Paol. »*

III. — PROFOU

| | |
|---|---|
| Profou koz | 1.562 lur |
| Abeozen | 5 |
| An Ao. Leo Perutz | 30 |
| An Ao. Ab. Du Chauchix | 25 |
| An Ao. Ab. Uguen | 13 |
| An Dim. M. Michel | 10 |
| An Ao. Even | 100 |
| An Ao. Mocaer | 100 |
| An Ao. Hena | 5 |
| An Ao. Dr. Pokorny | 40 |
| An It. Andreeff | 100 |
| An Ao. Dorval | 10 |
| An Ao. Dr. Cornic | 100 |
| en holl | 2.100 lur |

## IV. — LEVRIOU ROET

*a) Leon*

| | |
|---|---|
| Kleder .................. | 5 luriad |
| Lokournan ............. | 18 |
| Ploñger .................. | 48 |
| Kastell-Paol ............ | 175 |
| Montroulez ............. | 25 |

*b) Treger*

| | |
|---|---|
| Pontreo ................. | 50 |
| Goudelin ................ | 50 |
| Plijidi .................... | 48 |
| Plounerin ............... | 48 |
| Priel ....................... | 50 |
| S. Nikolaz................ | 92 |

*k) Kerne*

| | |
|---|---|
| Plougastell ............. | 50 |
| Skaer ...................... | 50 |

*d) Gwened*

| | |
|---|---|
| Kistinig .................. | 100 |
| Pluergad ................. | 30 |
| Pleheneg ................. | 10 |

*e) Breiz-Uhel*

| | |
|---|---|
| Pont-ar-C'hastell ......... | 24 |

*f) Estrenvro*

| | |
|---|---|
| Paris ....................... | 96 |
| Tourqueux ............... | 18 |
| Toulon ..................... | 5 |
| en holl.......... | 992 luriad |



**D'ar c'henta a viz meurz 1929 e chome eta: 2.100 lur**
**— 992**

**1.108 lur**

Da lavarout eo, 1.108 luriad levriou da rei.

## V. — GALVADENN

Da embann levr nevez G. Th. Rotman evit ar vugale, e rankomp kavout war-dro 8.000 lur. **Pep prof a vo deut mat eta, prof bras pe bihan hervez galloud pep unan.**

# Hon Enklask diwar-benn Stad ar Brezoneg

**Setu amañ roll ar parreziou n'hor boa ket bet c'hoaz d'ar 1-a a veurz respontou war o divout:**

**1/ *Eskopti Kemper:***

**a/ Molenez.**
**b/ Gwipavaz, Ar Releg.**
**k/ Kerlouan, Plouneour-Trez, S. Neven, Tregaranteg.**
**d/ Eusa.**
**e/ An Dreneg, Kerniliz, Kerzant-Plabenneg, Lanarvili, Lopre.**
**f/ Plougouloum, Sibiril.**
**g/ Kerglov, Motrev, Plouger-Geraez, S. Hern, Speied.**
**h/ Kemenven.**
**i/ Ar C'hlostr-Pleiben, Lennon, Lokeored.**
**y/ Konk-Kerne, Lanrig, Tregon.**



**j/ Ploare.**
**l/ Goulien, Enez Sun.**
**m/ Enez Tudi.**
**n/ Elien, Tourc'h.**
**o/ Nikinole.**
**p/ Bai, Kloar-Karnoed, Mellag, Tremeuen.**
**r/ Kerien-Skaer, S. Turian.**

**2/ *Eskopti S. Brieg:***

**a/ Lezardreo, Planiel.**
**b/ Kervaria-Jular, S. Ke, Trelaevern.**
**k/ Kaouan, Koataskorn, Hengoad, Mantallod, Pouldouran.**
**d/ Kamlez, Koatreven, Langoad, Lanvilin, Trezeni.**
**e/ Kervroc'h, Lanberon, Pederneg, S. Lorens, Skiñvieg, Tregoneo.**
**f/ Koadou, Gras, Gwengamp, Mousteru, Pabu, Plouisi, Plouagor.**
**g/ Korle, Korle-Uhel, Plusulian.**
**h/ Ar Faoued, Gwanac'h, Lanebeur, Lanlon, Ar Merzer, Plian, Pañvrid-ar-Beskont, Tregidel, Tremeven, Trevereg.**

**3/ *Eskopti Gwened:***

**Gavr.**

# Buhez ha lennegez

## I. — E BREIZ

Eur skol vrezonek a zo bet digoret e Brest gant « *La Patrie Bretonne* ». War-dro daou-ugent den o deus lakaet o ano. Eur skol all a zo graet e ti « *Breiz Atao* », e Roazon; hag eun all e Kemper, war a glevomp.

■

Daoust ha n'eus nemet bro Dreger a zo dihun e Breiz? Eno e vez graet, gant skoazell ar gelaouenn *Breiz*, goueliou brezonek e pep korn.

## II. — DRE AR BED

D'an 12 a viz kerzu 1928, e voe graet eur brezegenn iwerzonek e Baile Atha Cliath, gant Earnàn de Siunta (An Buachaillin Buidhe), diwar-benn emzao ar brezoneg.



Da heul ar brezegenn e voe kaset d'imp gant strollad ar Fàinne Baile Atha Cliath, al lizer-mañ, war ginnig an Ao. Cathal O Tuathail, ezel Strollad-Rener Kevredigez ar Gouezeleg ha Kuzul-Meur ar Fàinne, eilet gant an Ao. Tomàs O Colmàin, enseller Ministrerez ar Gelennadurez e Stad-Dishual Iwerzon, ha degemeret gant an holl:

« *Go gcuireann sé brôd orainne, muinntear Ghasra Atha Cliath de 'n Fhàinne, scéala a chlos i dtaobh a bhfuil àr gcàirde ceilteacha san Armairc a dhéanamb chun a dteanga dhùthchais a chur i n-uachtar ina dtír féin ; agus go nguidhmíd rath agus beannacht ar an deagh-obair atà ar siubhal ag lucht Gwalarn.* »

« Plijet omp-ni, tud Strollad Atha Cliath ar Fàinne, o klevout kelou eus ar pez emañ hor c'heneiled keltiek e Breiz oc'h ober da adsevel o yez c'henidik en o bro; hag e pedomp evit ma teuio berz ha bennoz gant an ober kaer embreget gant tud Gwalarn. »

Embannet eo bet prezegenn E. de Siunta war ar gelaouenn iwerzonek *An Stoc* (niverennou genver ha c'houevrer 1929).

■

D'ar 1-a a viz kerzu diweza e voe lidet dekvet deiz-ha-bloaz savidigez skol-veur Tartu, en Estonia. Er skol-se, enni 170 kelenner ha 4.258 studier, e vez graet bremañ etre 70 ha 80 % eus ar c'henteliou er yez estonek. Gwal ziaes a voe da genta kavout kelennerien gouest da gentelia er yez vroadel. Da heul gwaskerez hir Rusia, ne oa ket kalz a ouizieien er vro, hag en estoneg ne oa bet skrivet levr gouiziek ebet, he ne oa ket a c'heriou gouiziegezel. Galvet e voe kelennerien

eus Finland, Rusia hag Alamagn. Kalz anezo a zeskas an estoneg hag a stagas da gelenn er yez-se, a voe gwellaet en doare ma c'hell hizio displega ne vern petra e pep skourr eus ar ouiziegez.



Tra m'emaomp amañ o klask diluzia kudenn al liesyezegez en hor c'horn-bed dre zegemer eur yez etrevroadel, ez eus bet tud all oc'h ober an hevelep tra, pe dost, e broiou diamen.

N'eus ket gwall bell e veze graet en Indez gant eur rannyez hindoustanek, an urdueg, da adyez. Skoazellet e veze skignerez an urdueg gant ar Saozon. En urdueg e oa kalz geriou persek; hag ar perseg, evel ouzer, eo eur yez anavezet-tre e-touez an dud desket en Indez.

Gandhi a erbedas d'e ziskibien, heulierien ar « svaraj », deski ar yez hindek. Ober a reas e brezegennou en hindeg, e kendalc'h broadel Kalkuta, e miz kerzu diweza; pennrener ar c'hendalc'h, avat, ha meur a hini all, a gomzas saozneg, oc'h ober gant ar yez end-eeun a fell d'ezo harlua. Gandhi a oar mat petra ra, o skigna an hindeg.

Disheñvel eo ar gudenn en Afrika. Eno e stag ar vroiz da veiza talvoudegez an deskadurez, hag e c'houlennont skoliou ha levriou. Eun abeg bras a breder eo se evit Stadou Europa, ar re o deus trevadennou. Ne ouzont ket tre evit c'hoaz petra dibab: pe skigna o yezou-i (saozneg, galleg, portugaleg, h. a.) e-touez ar vroiz; pe lakaat rei ar gelennadurez e yezou an dud-se.

Skigna o yezou-i a rafent a galon vat: bez' ez eus, siouaz, e saozneg, e galleg koulz hag e portugaleg,



eul lennegez dispac'hus hag a gouezfe buan etre daouarn ar re zesketa ha speredeka e-touez an « diskibien ». Ha neuze, bec'h d'ar vac'homerien!

Evit se marteze e kav gwelloc'h a-wechou Europiz, — ar Saozon dreist-holl, — aoza o-unan ar gelennadurez dre harp ar yezou broadel.

Amañ ez eo eun abadenn all, evelato. Ouspenn seiz kant yez a zo en Afrika. Ha n'eo ket eul labour dister sevel seiz kant lennegez ha seiz kant yez lennegel.

E 1925 e voe savet « Ensavadur Etrevroadel ar Yezou hag ar Sevenadur afrikat », diazezet e London, hag harpet gant arc'hant ar gouarnamant. E vlenierien en em vodas e Berlin a-raok Nedeleg. Studia a ra dreist-holl ar yezou; savet en deus kenstrivadegou lennegez zoken da galonekaat ar skrivagnerien.

En Hanternoz Afrika, e vez implijet an arabeg da adyez. E bro ar Vorianed ez eus yezou e-leiz, renket e daou strollad: ar yezou bantouek hag ar yezou soudanek. E-touez ar re-mañ, ar sesouteg eo ar skigneta. Diazezet e voe e zoare-skriva tregont vloaz 'zo gant ar c'hefrediour helvetiat Jacottet, hag ennañ e vez moulet kalz levriou ha kelaouennou. Ne c'hell eur yez evel-se nemet ober berz, peogwir ez eo kalz aesoc'h evit Afrikiz deski eur yez afrikat kar d'o hini eget eur yez europat.

Da gredi eo e steuzio darn eus ar seiz kant yez dirak yezou galloudekoc'h, a dalvezo da adyezou, evel ma ra hizio end-eeun: ar svahileg e Zanzibar, Tanganika, Kenia, Ouganda, ar sesouteg e Basoutoland, an doualeg e Togo hag e Kameroun, ar bembeg hag ar c'hokoleg e Norz-Rodezia hag e Niasaland, an haoseg hag ar yoroubeg e Nigeria. Pep unan eus ar yezou-

se a zo anavezet gant etre tri ha seiz milion a dud.

E Transvaal ez eo bet anvet eur strollad da ziazeza doare-skriva ar zouloueg, hag unvani re ar souteg, an tchouaneg hag ar pedeg evit gallout moula levriou dre vras.

Ezomm ebet lavarout ez eo leun ar yezou sevenaetse a c'heriou « ijinet ».

(*Hervez ar gelaouenn « Esperanto »,*
*c'houevrer* 1929).

Brudet e vez dre ar bed-holl kanaouennou pobl Rusia. Brudet int bet, da genta, dre ar sonerez bras awenet gant toniou ar werin, hag er bloaveziou warlerc'h ar Brezel gant ar strolladou-kanerien hag ar sonskriverez.

Hizio emañ ar sonerez pobl war ziskar e-touez ar Vrasruriz, hag i an niverusa hag ar c'halloudeka er vro. Kollet he deus ar bobl he zoniou koz da gana en o lec'h soniou micherourien, boutin, eeun, atao oc'h adstaga gant an hevelep ton. N'eus ket pell, avat, e voe adaozet e keriadennou 'zo lazou-kana, o deus adkemeret kanennou meurdezus an amzer gwechall. E-kichen Moskov ez eo brudet bremañ kor Piatniski, evel e Leningrad hini Klimov. Daou venveg a vez graet ganto e Brasrusia: an akordeon hag ar balalaika. E broiou ar Volga hag an Dona e vez kanet c'hoaz kanennou ar vageerien hag ar gosaked.

A-viskoaz eo bet brudet Ukrainiz en abeg d'o c'hanennou kaer, kalz dreist da re ar poblou nesa. Ar binviou-sonerez broadel a zo ar c'hobza pe bandoura, damheñvel ouz eul lud, gant 55 korden, hag al lyre, eur benveg a c'hiz koz gant eur rodig-safroni, da eila



barzonegou pe kanennou santel an dalled bale-bro (hag i kanerien dre vicher a rumm da rumm abaoe kantvedou, ha n'eo ket klaskerien-vara evel e meur a vro europat).

Gwennrusiz o deus eur sonerez heñvel a-walc'h ouz hini Ukrainiz, paouroc'h, avat. Ober a reont gant ar c'hitar, a lakaer war ar varlenn, o skei warnañ gant daou vorzolig. Emeur o paouez aoza eul laz-kana da adsevel ar c'hanennou gwechall.

Anavezet mat er c'hêriou bras eo sonerez an Dziganed. Abaoe daou-ugent vloaz, avat, ez eo aet war zisleberi, diwar re-zarempredi an tavarniou-noz hag ar music-halls. Emeur o labourat da zaskori d'ezañ ivez e c'hlanded kent; eul laz-kana broadel a Dziganed a zo bet savet e Moskov gant Nikolai Kroutchinin.

Ar Yuzevien n'o deus ket a sonerez broadel. Kemeret o deus toniou digant o holl amezeien. A-raok ar Brezel e oa aes o diforc'h diouz ar re all, o veza ma ne oa nemeto oc'h ober gant binviou-sonerez europat, e-giz ar violoñs, ar glerinetezenn, an daboulin. A-hend-all, servijout a raent alies e armeou an Tsar evel sonourien.

A-viskoaz o deus Armeniz pleustret war o sonerez broadel. Kreizenn ar sonerez-se hizio eo Erivan. Eno o deus eun ti-c'hoarigan, eur skol-sonerez hag eul laz-kana. Hevelep tra evit ar Gartveled, a zo Tiflis o c'hreizenn.

Dizevenoc'h eo sonerez poblou ar C'haokaz.

Tatared Kazan o deus savet eun ti-c'hoarigan. Re Grimea a zo awenet gant sonerez an Arabed, ar Bersed, an Ukrainiz hag an Italiz. Dastumet eo bet kanennou an Tchouvached (eur bobl eus rannvro ar Volga) gant o Ensavadur ar Gelennadurez; dek levrad

a zo anezo. En hevelep doare, war-dro 2.000 kanenn-bobl a zo bet dastumet e-touez ar Girgized. E Bakou ez eus eun ti-c'hoarigan. Emeur o studia sonerez an Ouzbeked hag an Durkmened, kenkoulz hag hini ar Vongoled. E-touez ar Vouriated ez eo bet dastumet 250 kanenn. Unan eus o binviou-sonerez a zo graet gant eur werzid-c'har denel, hag o rigedagou gant eur c'hlopen.

Berr-ha-berr, e pep korn eus ar vro, nemet e Bras-rusia marteze, emañ ar sonerez-gwerin oc'h advleunia.

(*Hervez an hevelep kelaouenn*).



Stagadenn esperantek Gwalarn, *Nord-Okcidento*, a zo kresket; 16 pajenn he devo hiviziken, e-lec'h 8. Abaoe eur bloaz hon eus gellet skigna drezi ar menoz breizat dre ar bed-holl. Liziri hon eus bet a bep bro, dreist-holl eus broiou Kreiz-Europa : Alamagn, Tchec'ho-Slovakia, Aostria, Hungaria, Polonia. Ar c'henta gourc'hemennou hon eus bet a zeue eus Katalonia, hag e oant digant rener eur gelaouenn gataloniat-esperantek, aet da get abaoe, « diwar abegou politikel », aes a-walc'h lavarout pe re.

A zo pouezusoc'h c'hoaz evidomp, emañ *Nord-Okcidento* o paouez kavout lennerien e Kembre, en Iwerzon hag e Bro-Skos. Evit se end-eeun eo hon eus he c'hresket, evit ober ganti tamm-ha-tamm *ar wir gelaouenn hollgeltiek a ra diouer d'an holl boblou keltiek*.

Eun arnod tenn hennez, peogwir hor bo eur mor a dreuzkredennou da drec'hi a-raok tizout ar pal. Eun dra a-bouez a zo gounezet evelato: evit ar wech kenta e vo lennet eur gelaouenn en *holl* vroiou keltiek, hep tamm saozneg na galleg e-barz.

# Levriou Nevez

GERIADURIG-DOURN BREZONEK-GALLEK, gant R. Hemon, embannet gant *Gwalarn*. — Priz: 22 lur.

Er geriadur-mañ eo bet dastumet, ouspenn ar geriou boutin, geriou ar brezoneg lennegel, dreist-holl ar re a gaver e skridou an Aotrounez Vallée ha R. Le Roux, hag en embannaduriou Gwalarn. Aes eo meiza diwar se ez eo diglok. Da genta, ne ro nemet nebeut a c'heriou rannyezel, hag i implijet evelato en oberou ar skrivagnerien bobl. D'an eil, emañ ar yez lennegel o pinvidikaat bemdez, en doare ma teuio buan da veza re goz evit hol lennegez yaouank.

Evel m'emañ, eur vras a skoazell a roio da holl studierien ar yez. Ne vern petra a c'hoarvezo gant ar brezoneg lennegel, da gredi eo e chomo e-pad pell amzer c'hoaz, ar pez eo bremañ; da gredi eo ez eo stummet e linennou bras. En doare ma c'heller lavarout e vo kavet er geriadur-mañ bepred ar pep reta, — zoken ma chomfe atao evel er c'henta mouladur.

Ouspenn se, ret eo teurel evez ouz eun dra a bouez: e-touez ar geriou nevez ez eus kalz a c'heller meiza hep skoazell eur geriadur, pe hep o c'havout rag-eeun renket en eur geriadur, hag

i aozet peurliesa diwar elfennou broadel pe etre-vroadel anavezet gant an holl. Aes e vo hen merzout, pa lennor *Istor ar Bed* an Ao. R. Le Roux, a dle beza embannet hep dale. A-hend-all, evit pez a sell ouz ar geriou rannyezel, kavet e vo eun darn vras anezo e geriadur an Ao. Ernault.

Bez' e c'heller diwar bremañ lenn ar brezoneg hep beza re zigalonekaet. Sed aze eun dra hag a dalv.

*KORNOG:* NIVERENN 2 ha 3, embannet gant *Gwalarn.* — Priz: 15 lur.

Tenn eo ober eun dra bennak a dalvoudegez e Breiz war dachenn ar moulerez. Dreist-holl, tenn eo sevel eur gelaouenn arzel, gant nebeut a arc'hant, re nebeut a goumananterien, nebeut a embannou, netra nemet youl vat hag emroüsted. Ret eo eta kaout eur tammig truez ouz re-nerien hag embannerien *Gornog*, ma ne c'hellont ket seveni o labour e poent.

Dreist eo skeudennou an diouniverenn-mañ da re an niverenn genta. Luc'hvoulet int bet ar wech-mañ e-lec'h beza luc'hengravet. Bez' ez eus anezo skeudennou tiez treset gant hon tisavourien yaouank. Ar pennadou-skrid a bouez brasa eo ivez ar re diwar-benn kudenn an tisaverez; ar pouezusa-holl, pennad Morvan Marchal, diazezet startoc'h ha displeget nerzusoc'h eget ar re all.

WAR HENT AR GER, levrig evit ar vugale, gant eul Labourer, embannet gant ar gelaouenn « Breiz », 15, str. ar Gapusined, Gwengamp. — Priz: 1 lur.



Eur menoz mat he deus bet ar gelaouenn « Breiz » oc'h embann al levrig skeudennet-se. Daou dra hepken a gavomp da damall: da genta, daoust m'eo bet reizet ar yez, n'eo ket bet reizet a-walc'h. D'an eil, n'eo ket dibabet mat-tre an danvez, na dudius a-walc'h evit bugale.

TAOLENNOU YEZADUREZ, embannet gant « Kenteliou Sant Fransez », 28, avenue de la Marne, an Oriant; diou daolenn; ar pez: 0 lur, 35 hag ar mizoukas ouspenn.

Diou daolenn savet mat, an eil o rei displegadur ar verbou, eben o tiskouez ar c'hemmaduriou. En hini ar c'hemmaduriou e verzomp eun dra, a hañval d'imp beza eur fazi: pa vez heuliet eun ano gwregel unan pe eun ano-gour lies gant daou ano-gwan, ne vez kemmet nemet kenta kensonenn an ano-gwan kenta. *Eun daol vras melen* a dleer lavarout, d'hor meno, ha n'eo ket *eun daol vras velen.* E gwirionez, hervez ar skouer a gavomp en daolenn, e tleer lavarout *eur vamm-goz vadelezus. Mamm goz,* avat, eo eun ano-kadarn, hag heñ stummet gant harp eun ano-gwan.

SUR L'HISTOIRE DU BRETON (A-zivout Istor ar Brezoneg), gant E. Ernault, moulet e ti Prud'homme, S. Brieg. — Priz: 5 lur.

Diaes e vefe lavarout da vat petra a zo e-barz al levr-mañ, a gomzer ennañ diwar-benn pep tra ha diwar-benn netra. Traouigou dudius a gavor da besketa e-kreiz kalz muioc'h a draou dizudi.

EVEL MA PARDONOMP, pez-c'hoari en eul lodenn, gant Bertha ar Gêr-Nevez, reizet ha lakaet e brezoneg gant Pôtr Juluen, moulet e ti Suberbie, Gwengamp.

O lakaat ar pez-c'hoari-mañ e brezoneg, en deus graet Pôtr Juluen daou dra vat war eun dro. Da genta, eun dra vat evit Breiz: roet en deus d'hor strolladou-c'hoarierien a ziwar ar maez unan eus ar gwella hag eus ar c'hoariusa peziou-c'hoari bet savet biskoaz evito. D'an eil, eun dra vat evit ar yez: gwisket en deus brezoneg pinvidik, sasun ha flour e gorn-bro hervez doare-skriva ar brezoneg lennegel, o tiskouez d'eun nebeut leueou aheurtet a Vro-Dreger penaos e c'heller skriva brezoneg ar bobl ha brezoneg reiz war eun dro. Lavaromp ouspenn e c'hello evel-se « Evel ma Pardonomp » beza c'hoariet e Landreger koulz hag e Lokournan-Leon pe e Douarnenez. Klaoustre en devo graet a-raok diwez ar bloaz e dro Vreiz.

AN AOTROU FICH-FICH, pez-c'hoari, gant A. de Carné, moulet, 4, str. ar C'hastell, Brest. — Priz: 2 lur 50.

Eur pezig fentus, a vo deut mat gant ar bobl, hep mar ebet. N'eo ket drezañ c'hoaz, avat, e vo uhelaet mennad hor c'hoariva.

R. H.

# Levriou Estren

YM MIN HWYR *gant Dyfnallt.* (WAR RIBL AN DEROU-NOZ)

Ne deo ket teo al levrig-mañ, fetis eo avat an danvez klozet en e hanter-kant pajenn. An tregont pennad a zo anezañ, daoust ma n'eus e nikun anezo ouspenn eur bajenn hanter, a ro d'al lenner peadra da brederia. N'eus etre ar pennadou liamm ebet nemet int tarzet eus an hevelep eienenn: kalon leun a garantez ha spered leun a feiz eun den war dreuzou derou-noz e vuhez.

Pe ano rei d'ar pennadou? Lod anezo a zo prederiadennou war gudennou a feiz, a vuhezegez, a spered, lod all a zo heñveloc'h ouz ar pez a anver « barzonegou e komz-plên ».

Awenet uhel int holl. Tridal a ra enno teneridigez eur galon chomet yaouank-flamm, tra ma c'houez ivez alan nerzus furnez ha skiantprenet an den o tont war an oad. Spered ar Vibl, Awen ar barz, karantez an den a zo kemmesket el levrig e doare m'eo diaes ober an diforc'h etre ar pez a zo diveret eus pep-unan.

Ne deo ket ar prederiadennou-mañ re eun den klozet en e gambr pe el lenndiou. Diwana a reont dindan bolz steredennek an neñv, en eur spered hag en eur galon boas da estlammi ouz splannder tarz an deiz evel ouz dousder serr-noz, boas da gemer e blijadur e kan an eostig evel e frond ar bokedou laez, boas da denna sklerijenn diouz pep teñvalijenn ha levenez diouz pep poan.

Berrded doare-skriva an Ao. Dyfnallt a ro eun nerz dreist d'e skrid. Karet em bije komz en hiroc'h diwar-benn-se. Abaoe eun daou vloaz bennak zo em eus muioc'h a zarempred ouz ar c'hembraeg-krenn eget ouz ar c'hembraeg-bremañ hag eun dra 'zo a rankan anzao: ne deo ket da yez Bro-Gembre e c'heller da vihana rebech he faourentez e tachenn ar spered. Hogen ne vez kavet ahont den ebet da lavarout evit se ne deo ket kembraeg.

ABEOZEN.

# NORD-OKCIDENTO

## INTERKELTA-KAJ-TUTMONDA-REVUO



DUA JARO
NUMERO
1

DUA JARO
PRINTEMPO
1929

ALDONO-AL-GWALARN-BRETON-LINGVA-KVARONJARA-REVUO

# El la pasinta jarkvarono

*Kun ĉi tiu numero, faras* Nord-Okcidento *paŝon antaŭen, duobligante sian amplekson.*

*Oni ne kredu, ke tio atestas respondan kreskadon de nia legantaro. Esperanto restas kvazaŭ nekonata en la keltaj, — kiel en multaj aliaj, — landoj. Kaj esperanta revuo, — eĉ revueto, — povas ekzistadi nur subtenata de potenca nacilingva revuo, kiel* Gwalarn.

*Novajo tamen okazis ĉe ni: ekinteresiĝo de Irlandanoj kaj Kimroj pri nia afero. Ĝis nun,* Nord-Okcidento *estis bretona pli ol interkelta revuo. De nun ĝi fariĝos informilo pri ĉiu kelta lando kaj ligilo inter la keltaj movadoj.*

*Tiel, nia programo estas klare difinita:*

1. *Diskonigo de esperanto per artikoloj, aŭ se eble libroj, redaktitaj en la keltaj lingvoj.*

2. *Diskonigo de la keltaj movadoj per esperanto.*

**N. O.**

# Cad is "Nord-Okcidento"? ann ?

**'Sé NORD-OKCIDENTO** an chéad iarracht do deineadh riamh ar iris idir-cheilteach idir-nàisiùnta do chuir ar bun.

**'Sé àr dtuairim làidir gur deineadh dearmad môr go dtî seo agus ùsàid do bhaint as Béarla agus Frainncis mar teangacha-cheangail idir Eireannaigh, Albanaigh, Breathnaigh agus Bréasaigh, agus gur chuir san cuma sassanach nô franncach ortha i làthair a chéile.**

**O's soiléir nà beadh aon teanga ceilteach oiriùnach mar teanga-cheangail, tà socair againn an tEsperanto do chuir in ùsàid.**

**Nî gà ach staidéir ceathrù uaire a' chloig, agus beagàinîn dea'-thola, chun bheith i ndan an tEsperanto do thuiscint chô maith, agus nios fearr b'féidir nà aon teanga iosachta do deineadh staidéir uirthi riamh.**

**Is eol dùinn nà fuil san Esperanto ach cùis gàire d'réir tuairim formhôir na ndaoine in Eirinn, sa Bhreatain-Mhôir, agus san Armôric freisin suas go roinnt àirithe. Ach mar sin féin tà beartaithe againn an gnô do dhéanamh tríd agus éireoidh linn.**

**Deinfimîd àr ndicheall le NORD-OKCIDENTO do dhéanamh chô suimiùil agus chô làn d'eolas ar saol na bpobal gceilteach agus is féidir é. Nî gà a' rà go mbeimîs ana-bhaoch d'éinne a bheadh toilteanach le cô-oibriù linn, nô propaganda do dhéanamh ar àr son.**

# Beth yw "Nord-Okcidento"?

**NORD-OKCIDENTO** yw y cais cyntaf at gyhoeddi cylchgrawn o safon uchel yn feddyliol ac o ysbryd rhwngwladwriaethol.

Credwn y coleddir syniadau anghywir ynglyn a pherthynas y Celtiaid a'i gilydd, defnyddiant y Saesneg a'r Ffrangeg fel cyfrwng i fynegi eu syniadau. Oherwydd hyn ymddengys y Gwyddelod, yr Albanwyr, y Cymry a'r Llydawyr i'w gilydd fel pe baent naill ai yn Saeson ai yn Ffrancod.

Gan yr ymddengys na ddewisir yr un o'r ieithoedd Celtaidd fel iaith gyfryngol, penderfynwyd dewis Esperanto.

O'i hefrydu am ryw chwarter awr ac mewn munudau hamdden, gellir deall Esperanto cystal ag unrhyw iaith estronol arall, os nad yn well.

Gwyddom yn dda yr ystyrrir Esperanto gan rai yn Iwerddon a Phrydain, — ac i raddau llai yn Llydaw, — fel rhywbeth digrif, ond er hynny defnyddiwn hi yn ddibetrus, gan gredu ein bod yn iawn.

Ymdrechwn wneuthur **NORD-OKCIDENTO**, fydd yn ymdrin a bywyd y Celtiaid, mor ddiddorol a choeth ag sydd bosibl. Croesawir pob cynorthwy fel lledaenwyr neu gydweithwyr.

# Petra eo "Nord-Okcidento"?

**NORD-OKCIDENTO** eo an arnod kenta graet da sevel eur gelaouenn etrekeltiek a spered etrevroadel.

Kredi a reomp ez eo bet graet eur fazi bras en darempredou etrekeltiek: ober gant ar saozneg pe ar galleg da adyezou. Evel-se eo deut Iwerzoniz, Skosiz, Kembreiz ha Breiziz da dremen da Saozon pe C'hallaoued an eil re dirak ar re all.

O veza m'eo anat na c'heller ket dibab eur yez keltiek da adyez, divizet hon eus an esperanteg.

A-benn eur c'hard eur ha gant eun tammig youlvat e c'hellit meiza an esperanteg kenkoulz ha ne vern pe yez estren all hoc'h eus desket, — ma n'eo ket gwelloc'h.

Gouzout a reomp e vez sellet an esperanteg gant kalz tud en Iwerzon hag e Breiz-Veur, — hag ivez, nebeutoc'h avat, e Breiz-Vihan, — evel eun dra diskiant. Ober a raimp dizaon gantañ evelato, peogwir e ouzomp emañ ar wirionez ganimp.

Klask a raimp lakaat war **NORD-OKCIDENTO** traou ken dudius ha pouezus ha ma c'hellimp, a-zivout buhez ar poblou keltiek. Aes hen meiza, deut mat e vo pep skoazell, e-giz skignerez pe genlabour.

# Kio estas "Nord-Okcidento"?

**NORD-OKCIDENTO** estas unua provo al interkelta revuo, spirite internaciema.

Ni opinias, ke oni faris grandan eraron dum la rilatoj inter la Keltoj, uzante la anglan aŭ la francan lingvojn kiel helplingvoj. Tiel la Irlandanoj, la Skotoj, la Kimroj kaj la Bretonoj ŝajnis kiel Angloj aŭ Francoj unuj al la aliaj.

Ĉar estas evidente, ke neniu kelta lingvo povas esti elektita kiel helplingvo, ni decidis elekti esperanton.

Ĉorkvarono kaj iom da komplezemo sufiĉos al vi por kompreni esperanton tiel bone, kiel iun ajn fremdan lingvon, kiun vi lernis, — kaj eĉ eble pli bone.

Ni bone scias, ke en Irlando kaj en Britujo, — kaj ankaŭ en Bretonujo, kvankam je pli malalta grado, — esperanto estas konsiderata de multaj homoj kiel malseriozaĵo. Tamen ni sentime uzos ĝin, ĉar ni scias, ke ni estas pravaj.

Ni klopodos fari la enhavon de **NORD-OKCIDENTO** tiom interesan kaj informplenan kiom eble, koncerne la vivon de la keltaj popoloj. Bonvena estos memkompreneble ĉiu helpo, kiun ni ricevos de vi, kiel propagando aŭ kunlaborado.

# La Esenco de Interkelteco

**La interkelteca ideo naskiĝis el du elementoj:**

**1/ La kvar keltaj nacioj havas komunan spiritan heredajon.**

**2/ La kvar keltaj nacioj havas, pro sia geografia-politika situacio, komunajn spiritajn koncernojn.**

▼

Ĉiu kelta nacio fieras pri sia pasinteco, kaj volas starigi sian modernan kulturon, utiligante siajn naciajn *keltajn* proprajojn tiom, kiom eble. Ĉiu kelta nacio klopodas por savi kaj disvastigi sian *keltan* lingvon, por konservi kaj disvolvigi *keltecon* en sia arto, muziko, k. t. p., en siaj moroj kaj sia tuta vivo.

Sed tuj ekstaras demando: la heredajo de neniu el la keltaj nacioj estas kompleta. Nek Skoto, nek Irlandano, nek Kimro, nek Bretono povas diri, ke sia patrujo estas sola heredanto de la keltaj prapatroj. Li eĉ devas konfesi, ke lia patrujo perdis multon el tiu heredajo.

Ekzemple, pri literaturo, la skota kaj la bretona heredajoj estas negravaj apud la irlanda kaj la kimra.

Pri arto, neniu kelta lando povas konkuri kun Bretonujo, eĉ Irlando, — dum oni ne povas serioze mencii la kimran arton.

Pri muziko, ĉiu kelta lando estas ja ne malriĉa per si mem, — sed estas fundamentaj karakteroj de la kelta muziko, kiujn perdis unu lando, dum alia konservis ilin.

Tiel oni vidas, kiel ĉiu kelta nacio estas nature inklinigita al plia proksimiĝo al siaj fratoj, — por kompletigo kaj perfektigo de siaj naciaj ecoj.

Pli grava estas la geografia-politika problemo.

Je multaj vidpunktoj, oni povas kompari la keltan naciaron kun aliaj eŭropaj naciaroj (t. e., aroj da nacioj spirite kaj kulture unuigitaj), kaj precipe kun la skandinava (norvega-sveda-dana-islanda) naciaro. Sed jen la diferenco: la kvar keltaj nacioj estis dum multaj jarcentoj:

1/ Spirite subpremitaj.

2/ Spirite disigitaj unu de la alia kaj de la tuta mondo.

Du fortegaj potencoj funkciadis kiel premiloj kaj bariloj tra la tuta historio de la Keltoj: la angla kaj la franca kulturoj.

Oni nur vidu la efikon:

1/ En nia jarcento la Keltoj devas ankoraŭ klopodi por defendi kaj restarigi sian kulturon.

2/ Regulaj rilatoj inter la Keltoj ne ekzistas. Kaj hodiaŭ ĉiu provo farita por unuigi ilin trafas malhelpojn de fremda deveno, kiel ekzemple la antagonismo de protestanta Skotujo kontraŭ katolika Irlando, de protestanta Kimrujo kontraŭ katolika Bretonujo.

3/ La Keltoj konas la mondon kaj estas konataj de la mondo nur pere de Anglujo kaj Francujo.

Kaj tiuj komunaj taskoj (senangliĝo au senfranciĝo, — starigo de interkeltaj kaj internaciaj rilatoj) estas eble la plej forta bazo de la interkelteca ideo.

Nur la plej kleraj, toleremaj kaj sindonemaj homoj en la kvar keltaj nacioj povas realigi ĝin.

R. HEMON.

# Internaciemo

Parolante pri la moderna teatra movado en Kimrujo, diras S-ro Ifan Kyrle Fletcher, en la februaramarta numero de la kimra revuo, *Y Llwyfan:*

« Mi kredas, ke por starigi nacian teatron, ni devas stimuli plej eble ampleksan internaciemon. Bedaŭrinde, la sola influo, kiu eniĝas en la kimra teatro estas la angla. Hodiaŭ perdis la angla teatro sian aventureman spiriton. Ĝi estas je dudek jaroj malantaŭe. Nur en 1890 ĝi akceptis la verkojn de Ibsen, kies plej bonaj teatraĵoj estis tiam verkitaj, kaj kies influo estis jam malaltiĝanta. Nutrita per la dialektiko de Shaw kaj la propagando de Galsworthy, la realista movado kreskis supermezure. La milito mortigis ĝin, sed la angla teatro estas ankoraŭ koketante kun fantomo. Antaŭ dudek jaroj, la Rusoj ekeksperimentis novajn teatrajn teoriojn. Tairoff starigis teorion de kubismo; Kommissarjevski predikis la evangelion de la « teatreca teatro »; Meyerhold, plej granda el ĉiuj, ekadaptis siajn verkojn je la kondiĉoj de la moderna vivo, tiel disvolvante la valorajn teoriojn maskitajn sub la sensencaj nomoj, konstruktivismo kaj mekanismo. Dum la lastaj du jaroj, An-

glujo, danke al la klopodoj de Terence Gray kaj Peter Godfrey, komencis kompreni, ke tiaj teorioj cirkulas tra la mondo. Sed, dum preskaŭ ĉiuj aliaj landoj de Eŭropo akceptis ilin kaj profitas per ili, Anglujo ankoraŭ restas ekstere.

Tiel Kimrujo, sekvante post Anglujo, kiu sekvas post ĉiuj aliaj landoj, povas esti konsiderata kiel la lasta postiranto de la moderna teatro. Tiam, kiam Anglujo malfruas je dudek jaroj, Kimrujo malfruas je kvardek. Tio ne estas vanta insulto. Oni povas pruvi tion, ekzamenante la teatrajojn ludatajn kaj la ludmetodojn, kiuj furoras. Ibsen kaj Bernard Shaw komencas trovi la konvenan respekton ĉe la kimraj trupoj. Pli ĝuste dirite, ĉe la plej progresemaj el ili. La aliaj ankoraŭ ludas « Grumpy », « The Creaking Chair », aŭ kimralingvajn samvalorajojn. Tiel, se la kimra teatro devas estiĝi tiom potenca, kiom ni esperas, ĝi devas liberiĝi el la superregado de Anglujo. Tiel agante, ĝiaj teatraj verkistoj ne kreu malpli bonajn teatrajojn, sed kore akceptu la plej aventuremajn verkojn de nuna Eŭropo. La sola klopodo, kiun oni faris en Kimrujo sur tiu vojo, estas la ludado de « Historio de Soldato », de Stravinski, en la lasta printempo. Ĝi montris, ke la aŭskultantoj, kvankam unue konsternitaj, ne estas kontraŭemaj. Eble, ili, unuaj inter ĉiuj, ĝoje akceptus dezirindan ŝanĝon. »

# Bretonaj Libroj

Aperis dum januaro la Bretona-Franca Vortaro de *Gwalarn*. Ĝis nun, tre malfacile estis por ĉiuj, kiuj ne bone scias la lingvon, legi bretonajn tekstojn. Ekzistis ja vortaroj, sed tiel nekompletaj, ke oni plej ofte ne uzis ilin. Krome, ili ne konformiĝis al la nuna ortografio.

Jen kiel oni verkis la Vortaron de *Gwalarn*, kunmetitan de 1922 ĝis 1927. Al listo de la plej oftaj, ordinaraj terminoj, oni aldonis la vortojn de ĉiu libro verkita en literatura lingvo depost la mondmilito. Oni devas scii, ke nur dum la pasintaj dek jaroj la uzo de la literatura, unueca lingvo disvastiĝis, iom post iom forpelante la diversajn dialektojn.

Kompreneble, tiu nova vortaro estas ĝoje akceptita tra la lando, eĉ de la plej fervoraj partianoj de la dialektoj, kies naturecon ili kontrastigas kun la artefariteco de la literatura lingvo.

■

La printempa numero de *Gwalarn* enhavas la malpacience atenditan sekvajon de la nova romano de R. Hemon, « *Malbonaj Idoj* », temante pri la pensmanieroj de la junaj bretonaj generacioj, — diversajn novelojn kaj tradukojn, — kaj artikolojn anoncante baldaŭan verkadon de scienca eduka literaturo en bretona lingvo.

■

La artrevuo *Kornog* aperigas 60-paĝan grandformatan numeron, kun belegaj fototipiaĵoj, — montrante, inter aliaj, verkojn de junaj bretonaj arĥitektoj, kaj ankaŭ irlandajn verkojn. Neniu kelta lando posedas artrevuon, en keltaj aŭ en angla lingvoj, komparеblan kun *Kornog*.

# Oni diras, ke...

En Skotujo la kelta movado ne estas tiom vigla, kiom en la ceteraj keltaj landoj. Ekzistas nur unu gazeto redaktita en skotgaela lingvo, *An Gaidheal*, kiu ankaŭ entenas anglalingvan parton. Oni devas tamen konfesi, ke tiu gazeto estas bonega, — kaj unu bona gazeto valoras pli ol dek malbonaj, negravaj gazetoj. De tempo al tempo okazas kunsidoj aŭ *môd*, por propagandi la nacian lingvon. One plendas, ĉar en tiuj kunsidoj oni parolas angle pli ol skotgaele. Malgraŭ tio, estas en Skotujo aro da sindonemaj homoj, kiel Erskine of Marr, kiuj dediĉas sian tutan vivon al laboro por la nacia kulturo.

■ En Irlando kaŭzis sensacion la decido de la registaro de la Libera Stato, enkonduki la uzon de la latina alfabeto kaj forpeli el ĉiuj oficialaj skribaĵoj la uzon de la irlandaj literoj. Kiel nature, multaj aprobis kaj kontraŭis multaj.

■ En suda Kimrujo daŭras la karba krizo, despli terura, ke oni ne povas trovi, nek eĉ antaŭvidi solvon al la senlaboreco. La revuo *Yr Efrydydd* dediĉas sian tutan martan numeron al tiu problemo. El artikolo



de S-ro Herbert Morgan, ni tradukas la sekvantajn vortojn: « Jen la festo de Dewi (la kimra nacia festotago), kiu venas denove, kaj povas Kimro varmkora kaj meditema nur senti plej grandan malĝojon, vidante grandan parton de la nacio devigitan vivi de almozo, kvankam tiu almozo estas sufiĉe bonkora kaj tute necesa. Vere estas, ke venas pli granda kaj bonvola helpo de Anglujo ol de la Kimroj mem, kaj tio malgraŭ la tuta babilaĉo pri *Kimrujo per si mem* kaj la *Kimra nacio*. La situacio nun pliboniĝas iom post iom, kaj tamen ni rajtas demandi, kiom da realeco estas en nia parolado pri nacieco kaj patriotismo. » Poste, li diras: « Oni opinias, laŭ la plej modera takso, ke almenaŭ 40.000 ministoj ne povas plu esperi pri laboro, eĉ je ŝanĝitaj cirkonstancoj. Verŝajne, ili devos forlasi sian landon por serĉi laboron aliloke, malproksime de sia patrujo kaj de siaj hejmoj, kaj oni devos pensiumi la plej maljunaj el ili. Jen tiel miloj da anoj de malgranda nacio, kiuj devas ekziliĝi, ne per sia volo, kaj ne per sia kulpo, sed ĉar ne estas loko por ili en tiu aĵo sennacia kaj senanima, kiun oni nomas industrio. »

# Interkelteco

**Bretonujo**

La revuo **Gwalarn** daŭrigas, en sia printempa numero, publikigon de la granda irlanda epopeo, **Tain Bo Cualnge** (La Bovinrabado de Kualnge), en bretonlingva traduko.

■

La gazeto **Breiz Atao** publikigas franclingvan **Historion de Kimrujo**, verkitan de G. D. Jones, kaj diversajojn pri la vivo de la keltaj nacioj.

**Kimrujo**

En la gazeto **Y Tyst** aperis serio da artikoloj pri Bretonujo, de la bone konata verkisto Dyfnallt, sub titolo : **Taith Pererin yn Llydaw** (Pilgrimo en Bretonujo).

■

Dum la pasinta vintro, S-ro Mocaer, bretona pioniro, faris prelegon pri Bretonujo, en kimra lingvo, al la membroj de la Londona Kimra Societo.

**Irlando**

Prelego de An Buachaillin Buidhe, en Baile Atha Cliath, al la membroj de la loka grupo de l' Fainne, pri la bretona movado, kaj precipe pri la lingvaj kaj literaturaj movadoj. Tiu prelego aperis poste en la revuo **An Stoc** (Jan.-Feb. 1929), kun titolo: **Ceist na Teangan san Armairc** (La lingva problemo en Bretonujo).

# Recenzejo

**Kion volas Paneŭropa Unio ?** 16-paĝa broŝuro, eldonita de « Paneuropa-Verlag », Wien (Aŭstrio).

Interesa broŝureto pri konsiderinda movado. Ni vidas, ke en Paneŭropo, laŭ la projekto de Paneŭropa Unio, la Keltoj estas dividitaj, nur la Bretonaj rajtante partopreni. Ŝajnas al ni, ke tiu « Paneŭropo » estas ege imperialista kaj neinternacieca. Ankaŭ ne plaĉas al ni la reklamo pri la prezidanto, kaj la listo de eminentuloj-aprobantoj naskas dubon pri la seriozeco de la tuta afero.

**La tragedio de Hungarujo,** 4-paĝa broŝuro, havebla ĉe D-ro Lukacs Gyula, 7, Pillango-u. 13. III, Budapest (Hungarujo).

Estas bone konata fakto, ke Hungarujo suferis netolerebla maljustecon post la milito. La naciaj malplimultoj de okcidenta Eŭropo kompreneble simpatias kun la naciaj malplimultoj de meza Eŭropo. Oni ne forgesu, ke Hungarujo estas konsiderata inter la Keltoj kiel senegala modelo de nacia energio.

# Pri Esperanto

Niaj legantoj demandas, ĉu ni povas informi ilin pri interesa esperantlingva gazeto. Niaopinie, la plej valora estas la semajna « **Heroldo de Esperanto** », Brüsseler Strasse 94, Koln (Kolonjo), Germanujo. La abonprezo estas 12 germ. rmk. Ĉe la oficejo de « **Heroldo** » oni povas ankaŭ trovi librojn.

Aliaj adresoj por libroj kaj gazetoj estas:

Brita Esperanto-Asocio, 142, High Holborn, Londono W. C. 1, Anglujo.

Esperantista Centra Librejo, 51, r. de Clichy, Parizo VI, Francujo.

*NORD-OKCIDENTO aperas samtempe kun la bretonlingva kvaronjara revuo GWALARN.*

*La prezo de la kvar numeroj de 1929 estas kvar respondkuponoj, aŭ unu ŝilingo, aŭ ses francaj frankoj.*

*Ĉiun korespondajon oni sendu al:*

**GWALARN**
**B. P. 75, Brest**
**(Bretonujo)**

*La Administranto* : Y. DREZEN.
Presejo : 4, str. ar C'hastell, Brest.

# KORNOG

## EIL HA TREDE NIVERENN

### TAOLENN



*h. a.*

**PRIZ : 15 LUR**

# RAKPRENIT HOL LEVRIOU

Evit kaout an holl levriou embannet gant Gwalarn, hep kaout ar boan d'o goulenn bep gwech, lakait hoc'h ano war roll hor **RAKPRENERIEN**.

Setu amañ ar reolenn nevez a-zivout ar rakpren:

1/ Da veza lakaet war roll rakprenerien levriou Gwalarn, e ranker kas hanter-kant lur, a vo implijet da baea al levriou.

2/ Pa vo diviet an hanter-kant lur kaset, eur baperenn a vo kaset d'ar rakprener, gant e gont, ouz e bedi, ma kar, da rakpren adarre.

▼ ▼

## Sonjit ervat :

Ne raio Gwalarn netra hep arc'hant.

Gant arc'hant e c'hello savetei ar brezoneg hag adsevel buhez speredel Breiz.

## Levraoueg Gwalarn

**Niv. 1. — AR ROC'H TOULL**

romant, gant J. Kerrien. *diviet*

**Niv. 2. — WAR VARC'H D'AR MOR**

pez-c'hoari, gant J. M. Synge, troet diwar ar saozneg gant Y. Drezen. *dre ar post* : 2 l. 25

**Niv. 3. - TONKADUR BUGALE TUIREANN**

danevell iwerzonat, addispleget gant R. Hemon. *dre ar post* : 4 l.

**Niv. 4. — AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZ**

romant, gant R. Hemon. *dre ar post* : 6 l.

**Niv. 6. — PROMETHEUS EREET : AR BERSED**

troet diwar Aesc'hulos gant Y. Drezen. *dre ar post*: 12 l.

**Niv. 7. — PRINSEZIG AN DOUR**

danevell evit ar vugale, gant G. Th. Rotman, troet gant Y. Drezen ha R. Hemon. *dre ar post* : 5 l.

**Niv. 8. — GERIADUR GALLEK-HA-BREZONEK A GORFADUREZ**

*dre ar post* : 1 l.

Moulerez, 4, str. ar C'hastell, Brest. Ar Merour: Y. DREZEN.

## Levraoueg Gwalarn

**Niv. 10. NEVEZ-AMZER**

pez-c'hoari gant T. C. Murray, troet diwar ar saozneg gant R. Hemon. *dre ar post*: 4 l.

**Niv. 11. — PER AR C'HONIKL**

danevell evit ar vugale. *dre ar post*: 1 *l.*

**Niv. 12. — PLAC'HIG VIHAN AR MOR**

gant Andersen, troet gant R. Hemon. *dre ar post*: 3 *l.* 60

---

